GWALARN
HA KANNADIG GWALARN

# TROIOU-KAMM ALANIG AL LOUARN

GANT J. RIOU
SKEUDENNOU
GANT P. PERON

LEVRENN I




89
EBREL
1936

# TROIOU-KAMM
# ALANIG AL LOUARN

GANT J. RIOU
SKEUDENNOU
GANT P. PERON

I

TAOLENN

Kalz eus danvez an oberenn-mañ a zo tennet diouz « Reineke Fuchs » Gœthe.



Pep gwir miret striz
e-keñver ar skrid hag ar skeudennou

# TROIOU-KAMM
# ALANIG AL LOUARN

## PENNAD I

Degouezet e oa gouel kaer ar Pantekost. Ar parkeier hag ar c'hoadou a oa glas ha goloet a vleuniou. E drez hag e spern ar c'harz, e bodennou kelenn an hentou doun, e gwez kelvez ar c'hleuziou, al labousedigou, nevez deut d'ar vuhez, a gane seder o c'hanaouennou dudiusa. Ar pradeier, en traoniennou sioul, a oa marellet a vokedou aour. Mousc'hoarz an oabl glan a bare war an douar bleuniet.

Nobl, al leon, en doa galvet e holl sujidi da zont d'e lez da Gemper-Kaourintin. Eus Leon hag eus Kerne, eus bro ar c'hoadou hag eus bro ar mor, ar sujidi a oa deredet, pres warno, da lez ar roue meur. Gwisket o doa o c'haera gwiskamantou. An holl, bras ha bihan, paour ha pinvidik, a oa bet pedet, hag holl e oant deut ; holl ... nemet unan... Alanig al Louarn, al loen fin, en doa kavet gwelloc'h chom er gêr. Gant an torfedou niverus a boueze war e goustiañs, Alanig ne gare ket nemeur dont da renta kont eus e daoliou kamm d'e enebourien douet. Rak kement hini eus an aotrounez-se a vage kasoni outañ. Gwir, abeg o doa da glemm : holl e oant bet flemmet gantañ en eur mare bennak eus ar bloaz. Unan hepken ne oa ket bet graet d'ezañ an distera

droug : Flaer, ar broc'h, dre ma oa mab da vreur Alanig.

Job, ar bleiz, a grogas gant e glemmou. Dont a reas dirak ar roue gant e gendirvi hag e vignoned. Lavarout a reas :

« Roue meur, roue galloudek, selaouit va doaniou ha va foaniou. Just oc'h, hag e pell vro eo brudet ho madelez. Va gwreg ha va bugale a zo bet merzeriet, hanter lazet zoken, gant Alanig. Tri bleizig am eus er gêr, war o gwele : daou anezo a zo bet hanter diskroc'henet gant an amprevan ; an hini all en deus kollet eul lagad, hag emañ war-nes koll eun hini all. N'ouzon ket penaos o deus gallet en em denna diouz e grabanou. Alanig a ya bemdez ha bemnoz war wasaat. Ne vefe ket hir a-walc'h peder sizun evit displega dre ar munud va flanedenn drist. Ha pa vefe kemmet e paper an holl walennou lien bet gweet a viskoaz gant gwiaderien Lokorn-an-Neved, ne vefe ket a blas warno da skriva eur c'hard eus torfedou al loen milliget. O roue madelezus, truez ouz eun tad paour, beuzet e galon en anken hag er glac'har ».

P'en doe Job dibunet e glemmou, eur c'hi bihan a savas diouz e gornig hag a saludas ar roue :

« Mestr », emezañ, « n'em eus nemet eun draig da lavarout d'eoc'h. Paour oun, ha n'oun bet perc'henn morse nemet war eun tamm anduilhenn am boa kuzet war gleuz al liorz. Alanig a zegouezas d'ezañ dont di d'ober eun dro, ha va zamm anduilhenn a yeas en e gof ».

Lip-e-Bao, ar c'haz, a savas d'e dro, droug ennañ :

« Roue galloudek, ar c'hi bihan, aze, a dlefe rei



peoc'h dirazoun. D'in-me eo bet ar gwasa, rak an tamm anduilhenn-se a oa bet laeret diwarnoun ».

An tigr a lavaras :

« Ne dalvez ket ar boan gouelañ na klemm, ma vez lezet al loen d'ober droug. Alanig a zo eul laer hag eur muntrer. Saotret eo bet e galon gant an holl dorfedou. An holl a oar kement-se kerkoulz ha me. Ha pa gollfe ar roue e vrud, e holl vadou hag e vuhez zoken, Alanig a c'hoarzfe gant m'en defe eur bolezig tener da lakaat en e soubenn. Klevit gant peseurt trubarderez du en deus taget Lammig, ar c'had, er sizun-mañ : sellit ! emañ amañ dirazoc'h ar paour kaez Lammig, al loen dizroug. Gwelit e pe zoare truezus eo bet lakaet. Alanig a oa deut d'e di, war zigarez deski e vugale, hag ober skol d'ezo evit netra. Setu ma oant azezet an eil dirak egile evit konta eun tammig kaoz a-raok kregi gant ar gentel genta. Lammig a selaoue ar brezegenn fall hag a grede anezi. En eun taol trumm, Alanig a lammas warnañ, hag a stardas toull e c'houzoug gant e ivinou lemm evit e grouga. Degouezet e oa d'in beza e-kichen an ti d'ar mare. O klevout an tad o hopal, hag ar vugale o leñva, e redis da welout petra a c'hoarveze. Souezet e oan chomet p'em boa anavezet Alanig. Edo da vat o klask rei taol ar maro d'ar paour kaez loenn dizifenn. Sellit ouz Lammig, aze ; dindan ar mouchouer en deus lakaet en-dro d'e c'houzoug ez eus gouliou spontus. Panevedoun e oa graet gantañ. Roue galloudek, n'eo ket da d'in lavarout hiroc'h. C'houi a zougo bremaik eur varnedigez just, rak keit ha ne vezo ket barnet Alanig, hervez an torfedou en deus graet, e klevot c'hoaz meur a glemm a-berz ho sujidi ».

Job, ar bleiz, a lavaras :

« Alanig ne vezo ket douget morse da gaout keuz. Poent eo staga anezañ ouz ar groug. Ma vez roet ar pardon d'ezañ adarre, gwaz a se evit an dud a beoc'h hag evit an dud onest ».

Neuze, Flaer, ar broc'h, niz da Alanig, a savas evit difenn e eontr :

« Aotrou Job », emezañ, « desket em eus er skol, pa oan bihanik : komzou ar bleiz n'int ket artiklou a feiz. Evit displega ar wirionez penn-da-benn, ret eo anzav ne c'hell ket va eontr rei meuleudi d'eoc'h. E kement lec'h hoc'h eus lavaret droug anezañ, ha dirak kement den eo bet tamallet ganeoc'h, e gaou. Ma vije bet amañ en dije displeget, heñ e-unan, dirak an holl, ho troiou divalo. An aotrounez a zo dirazomp a oar mat hoc'h eus, n'eus ket gwall bell 'zo, sinet ar peoc'h gant Alanig, hag ho-taou hoc'h eus touet beva evel daou vreur. Selaouit. Er goañv diweza eo bet darbet d'ezañ beza lazet abalamour d'eoc'h. Eun deiz, eur charretour a oa o vont d'ar marc'had gant eur c'harrad pesked. Hag e teuas c'hoant bras d'eoc'h debri eus ar pesked fresk-se. Nemet ne oa ket eun diner en ho kodell. Neuze oc'h aet da gavout va eontr. Alanig a yeas ganeoc'h, a c'hourvezas e-kreiz an hent hag a reas ar maro bihan. Ret e oa kaout nerz evit ober se. Met klevit nag a besked en doa bet evit e lod. Ar charretour a dosta, a zispak e gontell evit laza va eontr. Alanig ne fich ket. Maro eo, a soñj an den, hag e stlap anezañ war c'horre ar c'harr, hilliget e galon en eur soñjal er c'hroc'hen flour a oa war gorf al loen. Ken buan e vije bet lazet va eontr war zigarez renta servij da Job ! Dre ma 'z a ar c'harr war-du ar vourc'h, Alanig a vann pesked, en traoñ, war an hent. Job a zebr anezo. Goude m'en deus diskaret a-walc'h a besked, Alanig a lamm eus ar c'harr, evit kaout ivez eun tañva. Hogen ne chom pesk ebet mui. Job en doa debret anezo holl, ha kement en doa debret ma oa bet darbet d'ezañ krevi gant e gorfad. N'en doa lezet nemet an drein en e zilerc'h, hag e kinnigas an drein-se d'e vignon !...

« Selaouit eun dro all c'hoaz. Displeget e vo d'eoc'h penn-da-benn, hervez ma 'z eo c'hoarvezet. En eur gêr, e parrez Pluguen, e oa bet lazet eur pemoc'h lart, ha lakaet en eur c'harrdi goude ma oa drailhet. Va eontr a oa deut ar c'helou-se betek ennañ. Mont a reas dioustu da gavout Job, da lavarout d'ezañ beza prest da vont en hent, kerkent deut an noz. Setu an daou gompaer war hent Pluguen, kazel-ha-kazel, ha laouen-bras. Pa oant degouezet dirak ar c'harrdi, Alanig a daolas eur sell en-dro d'ezañ. Lazet e oa ar goulou en ti, ha didrouz ar porz. Lammat a reas er prenestr, ha stlapa a reas d'ar bleiz, chomet er-maez, ar gwella tamm en istribilh ouz eur vaz-krog.

« Siouaz d'ezañ ! Ar chas ne oant ket pell, ha santet o doa c'houez. Alanig ne c'hellas en em denna eus a zindan o skilfou, nemet pa voe bet divlevet e groc'hen war meur a dakad. Mont a reas da gavout ar bleiz, ha da c'houlenn digantañ e lod eus ar c'hounidegez, evit kaout eun digoll eus e boaniou kalet. Job a lavaras d'ezañ : « Eun tamm dispar am eus dalc'het evidout. Kemer ha debr. Vad a raio d'it ». Ha Job a roas d'am eontr ar vaz-krog da lipat ! Ar gwella tamm eus ar pemoc'h stlapet er-maez dre ar prenestr, va eontr ne welas ket al liou anezañ. Droug a yeas ennañ, nemet ne lavaras ger. Ar pez a soñjas ? Gouzout a rit kenkoulz ha me.

« O Roue glorius, kredit ac'hanoun, va eontr a zo bet c'hoariet, ouspenn kant gwech, gant ar bleiz. Galvit Alanig d'ho palez evit ma c'hello en em zifenn, heñ e-unan. Da c'hortoz, ret eo d'in difenn anezañ penn-da-benn, peogwir en deus kement a enebourien douet.

« Istor Lammig ? Komzou goullo ha sotoniou ! Alanig a c'hourdrouze an tad abalamour na zeske ket ar vugale, ha netra ken. Feiz ! ma ne c'hell ket ar vistri ober gourdrouz d'ar gerent, neuze 'vat ! Rak gourdrouz ar vugale en amzer hizio a zo amzer gollet. Kaer en doa va eontr dispign e amzer hag e boan, bugale Lammig ne daolent evez ebet, ne selaouent ket, ne zeskent ket o c'henteliou, ne raent morse o deveriou, hag an tad hag ar vamm o leze d'ober skol-louarn pa garent ! Penaos ne vije ket aet droug er mestr-skol ?

« An tamm ki bihan a netra, aze, a lavar ez eus bet laeret diwarnañ an tamm anduilhenn en doa kuzet war gleuz al liorz ? Bravoc'h e vefe d'ezañ ober e ziouer ha rei peoc'h. Klevet hoc'h eus : an tamm anduilhenn a oa bet laeret a-raok. Laerez eul laer ne dle ket beza eur pec'hed bras, ha ma vije bet krouget ar c'hi, d'an ampoent, ne vije bet den da veza tamallet. Koulskoude, Alanig n'en deus graet droug ebet d'ezañ. Lezet en deus anezañ da vale, rak ar roue hepken, ha den all ebet, a c'hell barn unan bennak d'ar maro.

« Allas ! Va eontr hag a gar kement ar justis, n'eus den douget da veza just en e geñver. Piou, er vro, a sent gant kement a zoujañs ouz lezennou ar roue evel Alanig ? Me 'garfe gouzout e ano. Den ebet.



« Alanig en deus kemmet buhez. Ne zebr nemet eur wech bemdez, beva a ra evel eun ermit, dougen a ra war e groc'hen noaz eur roched kanab rust. Ne zebr mui gedon na kig yar, hag, e kement doare, e ra pinijenn griz. Gouzañv a ra naon ha sec'hed. Aet eo treut evel eun askell-groc'hen. Ne chom mui anezañ nemet ar relegenn.

« O Roue glorius, lezit anezañ da zont d'ho palez, hag e welot e stad truezus. Met e enebourien a glasko atao mirout outañ da zont amañ da zisplega ar wirionez penn-da-benn ».

A-boan m'en doa Flaer peurechuet e brezegenn, ma tegouezas e palez ar roue Kokoriko hag eur vandenn mignoned d'e heul. Pevar c'hilhog a zougq war eur gloued eur yar dibennet ha dic'houzouget. Mai-Graag, ar yar wella eus an dozverezed a oa e Breiz, a oa bet lazet, allas ! Gwad a zivere ouz bizier ar gloued. Alanig an hini en doa graet an torfed ! Diou yarig, unan a bep tu d'ar c'horf, a zouge bep a c'houlaouenn war elum. C'hoarezed e oant d'ar yar lazet. Gwisket e oant e kañv, hag eun druez e oa klevout anezo o yudal gant o glac'har kriz. A-dreñv ar c'horf e teue, e kañv ivez, Kokoriko, gwaz ar yar lazet. Dont a rejont dirak Nobl, ar roue. Kokoriko a lavaras :

« O mestr ar vro, d'ho palez omp deut evit goulenn justis. Eun torfed spontus a zo bet graet en ho rouantelez, hag eur c'holl spontusoc'h c'hoaz a zo bet graet d'in ha d'am bugale. Gwelit labour Alanig. Pa oa tremenet ar goañv, hag an deliou nevez o tarza e skourrou ar gwez, hag ar bleuniou o tiwana el liorzou, me a en em gave eürus o welout an amzer gaer o tont, ha levenez e-leiz va zi. Dek mab ha pevarzek

merc'h a oa ganet d'in. Bugale gaeroc'h ne vez ket kavet war an douar. Mai-Graag, va gwreg, he doa dozvet anezo en hañv tremenet. Yac'h e oant, hag ar vuhez a vousc'hoarze d'ezo. O zreidigou a ziskrape ken brao ar gouzilh e porz ar vereuri ! Dizoursi e vevent eno. Eur voger uhel, savet en-dro d'ar porz, a ziwalle anezo diouz an dreitourien, ha daou vell ki bras, gant karantez evit va bugale, a veze atao war evez e toull an nor.

« Ne blije ket da Alanig, al laer, gwelout ac'hanomp o veva ken eürus. Bemnoz e teue da selaou, da gantren en-dro d'ar voger, ha da sellout dre zindan an nor. Eur wech avat e voe gwelet gant ar chas ! A, neuze, e c'hellit kredi, e redas kuit, ar pez a c'hellas mont ! Degouezout a reas d'ezañ beza tizet ganto hag ober anaoudegez gant o dent lemm. Siouaz d'imp ! Ne oa ket bet lazet ! Evelato, goude






ar predad a oa bet roet d'ezañ, e chomas sizunveziou hep dont war hon tro. Chom a rae, moarvat, en e vaner o klask gouzout penaos dont a-benn ac'hanomp, hep droug ebet evitañ, rak ne blije ket d'ezañ skilfou chas ar vereuri.

« Selaouit mat bremañ : Alanig, goude eur miz tremenet en e vaner, a zeuas adarre da astenn e fri



betek ar porz. Gwisket e oa evel eun ermit. « Salud d'eoc'h, tudjentil », emezañ ; « ra vezo ar peoc'h en ho ti ! »

« Tenna a reas eus e c'hodell eul lizer, skrivet em ano, ha siellet gant koar melen ... gant siell ar roue! Hervez al lizer-se, ar peoc'h a oa sinet, evit atao, etre loened ha laboused ar vro. Alanig a lavaras d'in e oa aet da ermit evit ober pinijenn ha kaout pardon eus e bec'hedou. Diskouez a reas d'in ar skapular a zouge dindan e roched kanab. Touet en doa chom hiviziken, betek fin e vuhez, hep tañva an distera tamm kig.

« A-raok mont kuit, e lavaras d'imp : « An Aotrou Doue a roio d'eoc'h eur bern bugale vat, bugaligou vrao. An Aotrou Doue a skuilh atao e vennoz war an tiegeziou fur ha kristen. Kenavo warc'hoaz ! Pedennou am eus c'hoaz da lavarout ha tiegeziou paour da welout ».

« Mont a reas kuit en eur lenn eul levr santel, hag en eur ober an ezvan da lavarout pedennou. An diaoul avat a sile an droug e diouskouarn an treitour.

« Kerkent ha m'en doa Alanig troet e gein, e redis d'an ti da gas ar c'helou mat d'am gwreg ha d'am bugale. Holl e oamp laouen-bras o klevout e oa aet Alanig da ermit. Maro an droug, maro an anken.

« An deiz war-lerc'h eta, e oan aet gant va ziegez kaer da bourmen ha da gemer aer vat el liorz. Siouaz d'imp ! Al loen fall, kuzet a-dreñv eur vodenn drez, a lammas warnomp hag a gasas gantañ an hini kaera eus va bugale. Ha pa en doa tañvaet, allas ! bemdez e teue da gantren el liorzou. Nag ar chas nag ar chaseourien ne raent aon d'ezañ.

« Ugent bugel am boa. N'em eus mui nemet pemp.



Ar re all a zo bet debret gantañ. Dec'h en deus lazet va gwreg karet. Ha, panevet e tegouezas ar chas, e vije aet en e gof. Gwelit dirazoc'h he c'horf dibennet ha dic'houzouget. Alanig eo ar muntrer !

« O Roue madelezus, gwelit hor glac'har ! Truez, truez ouzimp ! »

Ar roue a lavaras :

« Flaer, tostait ha gwelit yun ha vijel hoc'h eontr! Gwelit penaos e ra Alanig pinijenn ! Me hel lavar d'eoc'h, keuz en devo, mar am eus eun tamm galloud bennak. Met petra 'dalvez komzou goullo ha klemmou ? An droug a zo graet, ha n'emañ ket d'ober. Selaouit, Kokoriko : ho kwreg a vezo kaset d'an douar gant ar c'henta klas. Enoret e vezo evel ar roueed. Goude e welimp pe krouget pe dic'houzouget e vezo Alanig ».

Displega dre ar munud an enoriou rentet d'ezi, ha piou a ganas, ha piou a ziskanas d'hec'h interamant, a vefe kalz re hir. War he bez e voe lakaet eun daolenn-varbr gaer, degaset eus an Itali. Hag er marbr e voe garanet e lizerennou aour :

MAI-GRAAG
gwreg da Gokoriko, ar c'hilhog,
ar wella dozverez a oa er vro.
Siouaz d'ezi ! Maro eo !
Lazet eo bet
gant Alanig al Louarn.
Ra vezo brudet an torfed
dre ar bed holl
ha ra skuilho holl loened
ar bed kristen
daerou a c'hlac'har war he bez.

Nobl, al leon, a skrivas goude d'al loened fura ha gouizieka eus e rouantelez, hag a lavaras d'ezo dont d'e balez evit gouzout penaos ha pe vare e vije bet kastizet Alanig.

An aotrounez a zegouezas an deiz war-lerc'h, hag e voe divizet etrezo e vije bet kemennet da Alanig dont d'ar palez d'e dro, evit renta eur gweled d'ar roue, hervez ma oa dleet. Eur wech degouezet er palez ... o ! neuze ...

Lom, an arz, a voe karget da gas ar c'helou d'ar muntrer.

A-raok ma 'z eas kuit, Nobl a lavaras d'ezañ :

« Me, ar roue, me a gemenn d'eoc'h senti penn-da-benn ouz va gourc'hemennou. It warc'hoaz da gastell Alanig. Bezit avat war evez. Gevier kaer a livo d'eoc'h. Livirit « ya » atao, nemet na gredit ket anezañ. Grit d'ezañ dont d'am palez, hag ar c'henta gwella, hervez va bolontez ».

« Ba ! ba ! » a respontas Lom, « bezit dinec'h ganin. Ne lavaro ket gevier d'in. Ma tegouezfe d'in beza goapaet gantañ e-kreiz va daoulagad, o, neuze, mil kurun ! me a zegasfe keuz d'ezañ abred ... Nann, n'en defe ket a geuz, rak ne rofen ket amzer d'ezañ... Kenavo eta en deveziou-mañ ».



## PENNAD II

Lom a gemeras hent menez Arre. Alanig a veve du-hont, e-kichen Brasparz, e Kastell-al-Laer, savet etre tuchenn Sant-Mikael hag ar Yeun-Elez. Hir oa an hent, pell oa mont di.

Lom a gerze, lorc'h ennañ ha laouen e galon.

Degouezout a reas e-tal Kastell-al-Laer, ar c'hastell brava a oa e Breiz-Izel, en amzer-se (Foeltret eo bet abaoe, ha ne gaver mui en deiz hizio, e-tal ar Yeun-Elez, liou ebet eus an dismantrou). Serret ha prennet e oa an nor.

Lom a hopas :

« En ti emaoc'h, filhor ? Lom, an arz, a zo deut d'ho kavout, a-berz hor roue.

« Nobl a gemenn d'eoc'h dont hep dale d'e lezvarn, ha me a zo bet karget da zegas d'eoc'h ar c'helou. Deuit eta ganin betek ar palez evit renta kont eus ho torfedou, pe evit difenn ho kwiriou. Ma ne zeuit ket, ne vezo nemet gwaz a se evidoc'h. Bazadou betek mervel a vezo roet d'eoc'h marteze ! Filhor, dont a rit ganin ? »

Alanig en doa klevet prezegenn ar genaoueg, eus ar ger kenta betek an hini diweza. Ne respontas ket dioustu. Kredi a rae d'ezañ oa deut tud all gant Lom, hag e oant kuzet, marteze tost d'ar c'hastell, a-dreñv ar bodennou lann. Pignat a reas eta war doenn e gastell, hag e taolas eur sell war ar parkeier tro-war-dro. Ne oa den kuzet ebet. Lom a oa deut e-unan. Alanig a ziskennas.

« Paeron », emezañ, « salud d'eoc'h ha prosperite ! N'em eus ket gallet dont da zigeri d'eoc'h dioustu. Edon er chapel o lavarout va chapeled. Mat hoc'h

eus graet o tont. Deuit tre en ti, mar plij. Gwerc'hez Vari ! Na pegen tomm eo d'eoc'h ! N'eus ket eur vlevenn sec'h warnoc'h, ha trouc'het eo hoc'h alan ! ... Trugarekait ar roue eus va ferz : jentil-kenañ eo bet o tegas davedoun va brasa mignon. Enebourien douet am eus er palez. Bemdez e vez lakaet war va c'houstiañs gant an aotrounez-se eun torfed bennak. Dre eurvad evidoun emaoc'h eno evit difenn va enor. Lavarit d'ar roue e tegouezin warc'hoaz vintin, rak hizio oun re skuiz evit ober zoken eur pennadig-hent. Da greisteiz em eus debret traou hag o deus graet droug d'in ».

« Petra hoc'h eus debret eta, filhor ? »

« Ba ! daoust ha talvezout a ra ar boan displega d'eoc'h perak em eus droug-bouzellou ? ... Abaoe pell 'zo e ran pinijenn vras. Muioc'h a zellid en deus unan pa wask war e boaniou hep lavarout ger da zen. Hogen peogwir hoc'h eus c'hoant da c'houzout, e lavarin d'eoc'h n'eo ket eur vuhez eürus hini eur paour kaez den. Alanig n'eo ket eur markiz, ha, pa deu naon d'ezañ, e tebr du-mañ, du-hont, eun tammig mel, lipet er pengosiou dero. Ret eo d'in debri ar pez a gavan. Heugi a ran ouz ar mel, nemet eur sac'h goullo ne chom ket a-sav, hag, evit chom beo, eo da d'in debri eun dra bennak. Koeñvet oun gant va fredad. N'eo ket souezus ne brofit ket d'in, pa ne garan ket anezañ ».

« Penaos, filhor ? Petra am eus klevet ? Ne garit ket ar mel, eun dra ken mat all ? Ar mel a zo roue ar meuziou. O ! me n'oun ket ken figus ha c'houi. Lavarit d'in eta pelec'h ez eus mel ha me a dalvezo an dra-se d'eoc'h, ha me a rento servij d'eoc'h e pep lec'h, kredit ac'hanoun ».



« Paeron, arabat ober goap ouzin ».

« O, filhor, ne ran ket goap ouzoc'h, arabat kredi ».

« Mat ! » eme Alanig. « War hent Brasparz, en tu all d'ar menez, ez eus eun den o chom, hag e ano Rustevel. Kement a vel en deus ma n'hoc'h eus gwelet morse kemend-all en ho puhez ».

Lom a reas al lamm skañva ma c'helle ober gant ar blijadur vras a oa ennañ.

« O filhor », emezañ, « mont a reomp di dioustu ? Mall a zo warnoun tañva ar mel, ken mat all e kavan anezañ ».

« Deomp 'ta, neuze », a lavaras Alanig. « Koulskoude eo diaes d'in bale hizio. Met gant karantez evidoc'h e teuin a-benn d'ober ar pennad-hent-se brao a-walc'h. Petra ne rafen ket evidoc'h ? C'houi, d'ho tro, e palez ar roue, a vezo va alvokad, ha va enor ha va brud a vezo difennet-kaer ».

Alanig a gerze, ha Lom a heulie anezañ laouenran.

« Mel c'houero a vezo », a soñje al louarn.

Lom hag Alanig a oa degouezet dirak ti Rustevel.

An arz, e vin savet d'al laez, a lavaras :

« O, Alanig ! C'houez eur mel dispar a zo deut betek va fronellou ! »

Hag en eur lavarout se e c'hoarzas kreñv, gant ar blijadur.

« Peoc'h ! » eme Alanig d'ezañ, « pe an aotrou Rustevel, kousket bremañ en e wele, a savo da zont d'imp, ha ni a rafe eun dro wenn ».

Lom a chomas sioul. Bale a reas zoken, ar skañva ma c'hellas war beg e dreid.

Lammat a rejont er porz kloz dreist ar gloued serret. An noz a oa didrouz. Er porz e oa eur mell pengos




dero, faoutet en eun tu, ha daou c'henn dir a zalc'he ar faout digor-bras.

« Paeron », eme Alanig, « er faout-se ez eus muioc'h a vel eget na gred d'eoc'h. Plantit ho min e-barz ken doun ha ma c'hellot. Nemet eun ali : arabat ober re gorfad. Droug a rafe d'eoc'h ».

« O filhor », eme Lom, « kredi a ra d'eoc'h eo va genou brasoc'h eget va c'horf ? Nann, nann, n'eo ket. Me 'oar tailha va c'hoant hervez va ezommou ».

Lom eta a gredas Alanig. Lakaat a reas er faout e benn betek an diskouarn, hag e dreid a-raok betek an daou c'hlin. Alanig a grogas diouz e du gant e labour, hag, hep gouzout dare d'ar c'hompaer, e tennas an daou c'henn er-maez eus ar faout.

« Aiou ! » eme Lom, o yudal gant ar boan en e benn hag en e dreid gwasket ha flastret gant ar faout o serri warno.

« Petra 'c'hoarvez ganeoc'h, paeron ? Grit peoc'h, pe an aotrou Rustevel a zegouezo d'ezañ dihuni ».

« O filhor, filhor karet, distardit ar faout, en ano Doue ! »

Komzou flour ar genaoueg n'o doa ket ar galloud da deneraat kalon vouzar Alanig.

Lom neuze, pa welas e oa bet graet goap outañ, a grogas ennañ eur fulor ruz. Diskrapat a reas gant e dreid a-dreñv, ha seul vui ma tiskrape, seul vuioc'h en doa droug, ha seul vuioc'h e kounnare, e c'harme hag e valloze. Kement a drouz a reas ma tihunas mestr an ti. Rustevel a lakaas e fri er prenestr.

« Piou 'zo aze ? » emezañ.

Den ne respontas anezañ. Lom avat a gendalc'he da yudal ha da hopal.

Rustevel a grogas en e vouc'hal hag a ziskennas er porz.

Lom, pa glevas mouez an den, a ziskrapas ar pez a c'hellas. E groc'hen a oa holl entanet hag e gorf a oa glebiet gant c'houezenn an anken. Ne dalveze ket d'ezañ ober bec'h. Kollet oa. Alanig ivez a grede d'ezañ e oa graet gant Lom. Setu eta, pa welas Rustevel o tont, eur vouc'hal lugernus en e zourn, e lavaras d'e gompaer :

« He, Lom ! penaos emañ ar bed ganeoc'h ? Livirit d'in 'ta ha mat eo ar mel. Goustadik, goustadik, arabat debri re. Setu an aotrou Rustevel o tont da zegas d'eoc'h eur bannac'hig gwin da lakaat ar pred da ziskenn. An dra-se a raio kalz a vad d'eoc'h. N'eo ket gwir, kompaer ? »

Hag Alanig a gemeras hent Kastell-al-Laer.

Rustevel, pa zegouezas, a chomas souezet. Eun arz en e borz !

Hep soñjal e oa aes d'ezañ rei taol ar maro d'al loen, redek a reas d'an ostaleri da glask sikour.

« Hola, paotred ! deuit 'ta, ha buan ! Eun arz a zo paket e baoiou hag e benn e faout ar pengos ! Deuit ma vo lazet.

Ar baotred a yeas gant Rustevel. Unan a gemeras eur forc'h-houarn, unan all eur rastell, eun trede eun trañch. Hemañ a gemeras eun horz, hennez eur gontell laza moc'h, ar marichal eur varrenn-houarn, ar c'here eur minaoued hir ha lemm, ha meur a blac'h he c'hrog yod.

Lom en e spontadenn a sachas kement ha kement ma c'hellas tenna e benn hag e dreid eus ar faout. Siouaz d'ezañ ! Glac'harus e oa e stad. Bleo ha kroc'hen e benn, eun hanter eus eur skouarn, hag e



holl ivinou a oa chomet er pengos ! Eun druez e oa gwelout anezañ, gant ar gwad o redek puilh dreist e choug. A, nann, ne oa ket mat mel ar pengos dero ! C'houero-put e oa. Evel ar vestl.

Lom a glaskas tec'hout. Met koueza a reas war e vin. E dreid a oa re gizidik evit rei sikour. Ar gouerien a zeuas d'ober d'ezañ e stal. Tañva a reas fest ar vaz, fest ar forc'h, fest ar rastell hag an horz. Paotredigou a zerede gant keuneudennou, mab ar marichal a zic'haloupe gant eun durkez hag ar c'hemener gant e vetr koad pevarc'hornek, ken teo ha pevar biz-meud.

Lom a oa bloñset e benn, e ziouskoaz ha livenn e gein. Goude eur c'hard-eur a verzerinti e kouezas war an douar, hag ec'h en em rentas da vervel.

« Graet eo gantañ ! » a lavaras ar baotred.

Hag int kuit d'o zi gant o binviou war o skoaz. Warc'hoaz d'ar beure e teujent d'e ziskroc'hena.

Lom ne oa ket maro. Ma oa kollet gantañ e holl anaoudegez, e chome c'hoaz eun tammig buhez en e gorf. Ma vije bet eur medisin er gêr, en dije santet c'hoaz lammouigou dister en eur lakaat e skouarn war galon al loen.

Goude beza chomet eun abadenn vat war leurenn ar porz, ar paour kaez loen mac'hagnet e teuas anoued d'ezañ. Eur skrijadenn a yeas dre e holl izili gant ar boan o tont en-dro. Lom a zigoras e zaoulagad duet ha koeñvet, hag en em ruzas, da vare ar pelgent, pell diouz an dachenn villiget.

Alanig ne oa mui nec'het gant ar genaoueg. Mont a reas da spia ar yer war o c'hlud. Dont a reas a-benn da vezvi gant e gomzou flour eur bolezig hanter gousket war bod eur wezenn ivin, hag ar yarig die-

vez a gouezas etre paoiou an treitour. Mont a reas dioustu da zebri ar c'horfig tener a-dreñv kleuz eur waremm. Edo da vat o lipat an askell diweza, pa glevas trouz er foz. Selaou a reas. An trouz a dostae. Alanig a oa prest d'ober eul lamm dreist ar c'hleuz, pa anavezas ar paour kaez Lom.

« A, c'houi an hini eo ? Penaos eo tremenet an traou du-hont ? N'oc'h ket evit en em stleja ken ? Ho korfad mel eo a vir ouzoc'h, me 'zo sur. Daoust ha paeet hoc'h eus ar mel laeret digant an aotrou Rustevel ? O, paeron, e peseurt urz oc'h nevez antreet, pa welan war ho penn eur galotenn ruz ? 'M eus aon, ar perukenner, en eur douza d'eoc'h ho pleo en deus trouc'het ivez ho tiouskouarn, hag eun den didruez bennak en deus laeret kroc'hen ho tal hag ho tioujod evit ober ganto manegou. »

Lom a gave blaz fall gant ar goaperez-se. Hogen re sempl e oa ha re e c'houzañve, e kement korn eus e gorf, evit rei d'an treitour ar predad en doa gounezet. Gwelloc'h e kavas trei kein, hep lavarout ger. Diskenn a reas betek ar Yeun, hag eno e kouezas, hanter varo gant an droug, ar boan hag an dizesper, en eur foz leun a zour mergl.

« Gwelloc'h e vije bet d'in beza lazet gant Rustevel », a soñje ar paour kaez. Eur veaj hir am eus c'hoaz d'ober, ha n'oun ket evit chom war va zreid. Pa zegouezin e palez ar roue, an holl a raio goap ouzin. Eul louarn a zo bet re bar d'in ! O ! mil malloz ! Ma teuan c'hoaz da veza pare eur wech bennak, e savo keuz e kalon al loen fall. Toui a ran ».

Pa zeuas ar goulou-deiz da sklerijenna ar Yeun-Elez, Lom a savas hag a gemeras en eur jilgamma, hent Kemper-Kaourintin. Goude pevar devez bale e welas o tarza er pellder touriou uhel an iliz-veur.

« A ! » eme Lom, « echu eo va hent poanius, met n'eo ket echu va foaniou, ha mez ha goaperez am eus c'hoaz da c'houzañv ».

Degouezet e oa er palez. Nobl, ar roue, o welout anezañ en eun doare ken iskis, a lavaras :

« Va Doue, daoust hag an arz feal, va gwella servijer, eo an hini a zo dirazomp ? »

Lom a respontas :

« Ya, roue meur. Lom eo an hini a zo dirazoc'h. Gwelit e peseurt stad truezus eo bet lakaet gant Alanig al Louarn, gwasa judaz a zo er vro ».

Nobl a yeas droug ennañ. Lavarout a reas :

« A, a ! Alanig en deus klasket ! Kavout a raio, ha paeet e vezo an trubard hervez al labour en deus graet, pe ne vezin anvet ken roue al loened e Breiz-Izel ».

Ha setu Nobl a gemenn d'e guzulierien, d'an archerien ha da vistri ar soudarded dont d'e balez. Displega a ra d'ezo trubarderez du Alanig al Louarn.

« Petra a vezo graet ? » eme Nobl. « Pep hini a roio e ali, ha me, ar roue, a sento. Komzit ».

Pep hini a savas hag a gomzas d'e dro. Hervez an holl e oa ret lavarout adarre da Alanig dont d'ar palez evit beza barnet pe kaout ar pardon eus e dorfedou. Lom a oa bet kaset hag en doa graet eun dro wenn... Piou oar ?... Marteze Lom hag Alanig a oa enebourien douet, ha daou enebour eo diaes a-walc'h d'ezo en em glevout. Gouzout a reomp ouspenn n'eo ket an arz eul loen speredek ha dilu. Mat e oa eta kas en taol-mañ ar fina loen eus ar rouantelez.

Lip-e-Bao, ar c'haz fina a oa e Kerfeunteun, ar

skañva eus kizier ar rouantelez, hag an hini gwella marteze er bed holl da baka logod er solierou ha laboused el liorzou, a oa bet karget da gas lizer ar roue da Gastell-al-Laer.

Nobl a c'halvas Lip-e-Bao hag a lavaras d'ezañ :

D'eoc'h eo da vont. Mar deo eur veaj risklus evit meur a hini, evidoc'h n'eo ket. C'houi 'zo desket bras ha teodet kaer. Gouzout a rit an tu da liva ar wirionez hag ar gevier, hervez ma vez ezomm. Lavarit da Alanig dont dioustu d'am palez. Ma teu, gwell a se evitañ. Ma ne zeu ket, gwaz a se ! Gouzout a ran ervat e selaouo hoc'h aliou, hag e teuio d'al lezvarn ».

Ar c'haz a respontas :

« O roue, n'oun ket ken sur-se da zegas anezañ d'ho palez. Penaos en em gemerin, eur wech degouezet e Kastell-al-Laer ? N'ouzon ket moarvat va-unan. Alanig a zo ken fin all ! Lom, an arz, a zo bras ha kreñv, hag en deus graet eun dro wenn, eun dro ruz a vefe gwiroc'h. Penaos eta, me, eur c'haz bihan ha dister, e c'hellin ober ar pez na reas ket paotred ampart ? O roue, kredi a ran e vefe gwelloc'h kas unan all. »

« Nann, nann », eme ar roue, « c'houi an hini a yelo, rak en ho korf bihan e kavan ar vrasa furnez. »

Ar c'haz a lavaras :

« Ho polontez bezet graet ! »

Hag e kemeras hent Menez Sant Mikael.



## PENNAD III

Lip-e-Bao a zegouezas d'an abardaez e-tal Kastell-al-Laer. Alanig a oa azezet dirak toull an nor, o kemer aer vat. Saludi a reas anezañ :

« Aotrou Alanig, a-berz ar roue oun deut d'ho kavout, da lavarout d'eoc'h dont d'ar palez dioustu, pe ker e kousto d'eoc'h ha d'ho tiegez. Nobl a zo aet droug bras ennañ abaoe m'eo deut Lom en-dro en eur stad ken truezus ».

Alanig a respontas :

« Deuit tre, va niz muia-karet, ha Doue d'ho pinnigo ».

Ar soñjou treitour a oa e penn al louarn a oa disheñvel-meurbet diouz ar c'homzou flour-se, hag an amprevan a glaske penaos e vije deut a-benn d'ober taoliou trubarderez all. Hag, evit touella gwelloc'h ar c'haz, e lavare d'ezañ : va niz.

« Va niz, petra a vo servijet d'eoc'h d'ho koan ? Gwelloc'h e kousk unan pa vez leun e gof. C'houi a zebro hag a gousko henoz em zi, ha warc'hoaz ez aimp hon-daou da balez ar roue. Fiziañs am eus ennoc'h. C'houi eo an hini a garan ar muia eus va holl gerent. An arz a oa deut d'am c'havout en deiz all. Eur gwall loen eo, ha droug a ya ennañ buan. Penaos em bije kredet ober hent gantañ ? Ganeoc'h ervat ez in, ha warc'hoaz vintin zoken. »

Lip-e-Bao a lavaras :

« Kredi a ra d'in, Alanig, e vefe gwelloc'h kemer dioustu hent Kemper-Kaourintin. An noz a zo sklaer, al loar a zo o sevel, hag an hentou a zo sec'h ha kompez ».

« O ! » eme Alanig, « ne garan tamm ebet beaji

dre an noz. Ne oar ket unan petra c'hoarvez. Hag ar mignon a denn e dog pa dremen e-biou d'eoc'h da greisteiz a c'hellfe ober d'eoc'h ho stal ma tegouez d'eoc'h tremen e-biou d'ezañ pa vez sonet hanternoz ».

« Mat ! » eme Lip-e-Bao, « chomomp amañ eta da c'hortoz warc'hoaz, ha lavarit d'in petra a vezo da goan ».

Alanig a lavaras, a vouez izel ha flourik :

« O va niz, ne raimp ket cher vat, evel e palez ar roue. Va fredou a vez atao dister, ha ne zebran nemet meuziou treut. Ma hoc'h eus c'hoant, evelato, e servijin d'eoc'h mel fresk, ar mel gwella a gaver er vro ».

« Ne garan ket ar mel, e feson ebet. Ma n'eus netra all ebet en ti, e karfen gwelloc'h kaout d'am c'hoan eul logodenn bennak. Mirit ar mel evit ar re all ».





« Ha plijout a ra d'eoc'h kement-se al logod ? » a c'houlennas Alanig. « Logod e-leiz a servijin d'eoc'h. Ar miliner, va mignon, en deus en e vilin ouspenn eur c'harrad logod. Bemnoz e vez drailhet seier nevez d'ezañ. Sac'hadou bleud a ya en o c'hof. Kemeret o deus an hardisegez da zont zoken en e di d'ober abadennou dañs, pa vez leun o c'hof. Pellik 'zo ne c'hell mui kousket e-pad an noz gant ar cholori a vez e kement korn eus an ti, eus ar c'hao d'ar c'hrignol ». (solier)

« O », eme Lip-e-Bao, « deomp di buan 'ta. D'in-me e plij kenañ-kenañ ar c'hig logod. Nag eur c'had nag eur glujar ne dalvez eul logodenn ».

« Deomp 'ta neuze », a lavaras Alanig. En taolmañ e viot servijet gwelloc'h eget roue an Turki. Deomp dioustu. Arabat koll amzer ».

Setu-int o-daou d'ar vilin.

Degouezet e oant. Alanig en doa graet eun toullig er voger, rak dre ar vilin e oa aes-tre mont da glud ar yer. Hag en deiz a-raok, en doa plantet tro e gouzoug kilhog ar miliner, ar gwella kaner er barrez.

Mab ar miliner a oa aet klañv p'en doe gouezet e oa maro e gilhog. Beradou gwad ha plu a gavas war al leur-di. Klask a reas tro an ti dre belec'h en doa gallet al louarn dont en diabarz, hag e kavas an toullig, hanter guzet en eur c'horn. Ne oa ket bet pell o stenna eul las ennañ, ha gwaz a se evit al louarn a zeuio da astenn e fri.

Alanig a santas c'houez al las stennet. Lavarout a reas eta da Lip-e-Bao :

« Va mignon, it dre an toull-se e-barz ar vilin. Me a chomo amañ er-maez da ziwall, e-pad an noz, e-pad ma viot o chaseal al logod. Ne vezo ket diaes d'eoc'h



paka eur bern anezo. Selaouit ! ... Ne glevit ket anezo oc'h ober cholori ! Pa ho pezo graet eur c'horfad, c'houi a lavaro d'in. Arabat eo d'imp en em goll henoz. Warc'hoaz d'ar beure ez aimp a-gevret da balez ar roue, rak berroc'h e vez kavet an hent pa vezer daou-ha-daou o veaji.

Lip-e-Bao a selle ouz an toull gant kalz a zisfiziañs.

« N'eus toull all ebet ? » emezañ da Alanig.

Hag Alanig d'ezañ, en eur ober eun tammig goap : « Feiz, nann, n'eus toull all ebet ! Unan n'eo ket a-walc'h ? Ha ken aonik-se oc'h ? N'em bije ket kredet. Ma ! distroomp d'ar gêr. Va gwreg a frito d'eoc'h da goan ar gwella kig a zo en ti ».

Neuze, Lip-e-Bao, gant ar vez en doa, a lammas en toull. Ha kerkent ar skoulm lagadenn a stardas d'ezañ toull e c'houzoug.

Pa santas en-dro d'e c'houzoug ar skoulm lagadenn daonet, Lip-e-bao e redas eun anken vras penn-da-benn da livenn e gein. Sacha a reas a-raok, sacha a reas a-dreñv, ha da gement sachadenn, ez ae ar skoulm war strisaat, ha muioc'h-mui e veze stardet gouzoug ar c'haz paour, aet berr e alan gant ar skoulm ha gant ar spont. Neuze Lip-e-Bao a c'halvas Alanig gant eur vouez flour ha truezus. Alanig a selle outañ hag a lavaras d'ezañ en eur c'hoarzin :

« A ta, Lip-e-Bao ! Ha blaz mat a zo gant ar c'hig logod ? Lart a-walc'h int ha tener eo o c'hig ! Met petra 'glevan ? Perak e rit kement a reuz ? Marteze n'eo ket aozet ar pred gant a-walc'h a aked evit ho kenou milzik ? Petra vank d'eoc'h ? Holen ? pebr ? sezo ? Lavarit d'in 'ta, ma 'z in da zihuni ar miliner, da lavarout d'ezañ degas d'eoc'h ar pez hoc'h eus ezomm evit ma plijo ar pred-mañ d'ho teod ha

d'ho staon. 'M eus aon avat, ne selaouit ket ac'hanoun. Ho kalon a oa digor, met bremañ ho kenou eo an hini a zo digor-bras. Chomit eta da ober miaou keit ha ma karot. Bremaik e teuio ar mestr da rei d'eoc'h fest ar vaz, evel ma roas an aotrou Rustevel d'ar paour kaez Lom. Alo ! kenavo, genaoueg ! Ma tegouez d'eoc'h en em denna beo ac'halen, e teuio soñj d'eoc'h meur a wech moarvat eus Alanig al Louarn ».

Hag Alanig kuit.

Neuze Lip-e-Bao, e benn el las-kroug, en em lakaas d'ober miaou, evel ma ra an holl gizier.

Ar miliner a glevas anezañ.

« A, a ! » emezañ laouen, en eur ober eul lamm diouz e wele, « paket eo an amprevan er skoulm lagadenn. Gouzout a raen em boa stennet mat va las. Deomp da welout, ma vo graet d'al laer paea ker priz ar c'hilhog.

Enaoui a reas ar goulou. Dihuni a reas e wreg, e vugale, ar vevelien.

« Alo, paotred, kouezet eo al louarn er stign. Deomp d'ober e stal d'ezañ ».

Tud an ti, bras ha bihan, a savas eus o gwele. Ar miliner a bakas eur pouez houarn, ar wreg ar c'hrogyod, hag ar mevel ar morzol pounner a bike gantañ rod ar vilin. Pep hini a skoas war ar paour kaez Lip-e-Bao gant ar benveg a oa gantañ, hag ar reuta ma c'helle. Unan a dorras d'ezañ eur pao, unan all a grevas d'ezañ eul lagad. Fañchig, mab ar miliner, a oa o tont gant eur forc'h houarn pevarbiziek. Lip-e-Bao a welas bizier hir ar forc'h dir, rak gouzout a reomp e wel ar c'hizier kenkoulz diouz an noz ha diouz an deiz. Soñjal a reas neuze :



« Poent eo d'in mont ac'han, pe emañ graet ganin ». Fuloret-naet e oa.

Kregi a reas ouz ar gorden gant e zent hag e trailhas anezi. Ar gorden a dorras. Lip-e-Bao a lammas ermaez dre an toull treitour. Poent oa d'ezañ. Eur munud diwezatoc'h, hag e vije bet dic'houzouget gant eun taol falz. Kemerout a reas hent Kemper-Kaourintin hep gouzout dare d'ezañ, rak diaes a-walc'h e oa d'ezañ gwelout e hent gant eul lagad dallet hag unan all hanter grevet.

Pegeit amzer e lakas da vont da lez ar roue, n'em eus ket a soñj ken. Lennet em eus e veaj el levriou, met pell 'zo abaoe. Gouzout a ran avat e lakaas kalz amzer, rak paogamm oa, evel ma c'hellit kredi.

Dre ma kerze avat e save keuz d'ezañ hag e rae e vrasa « mea culpa ». Peseurt dismegañs evitañ !

Pa welas Lip-e-Bao dirazañ en eur stad ken truezus ha stad ar paour kaez Lom, Nobl ar roue a oa bet darbet d'ezañ mont diot gant ar gounnar. Yudal a reas war e dron, ma krene al loened o klevout anezañ.

« A ! » emezañ, « eur vezh hag eur pec'hed eo lezel Alanig beo peder eur war-nugent c'hoaz. E gastell a vo diskaret, hag heñ a vo krouget gant e wreg hag e vugale war beg Menez Mikael, evit ma vezo eur skouer vat d'an holl laeron a zo er vro. A ! pelec'h emañ an archerien ha jeneraled va armeou ? Sell ! me, va-unan, me a c'hourc'hemenno war ar soudarded, hag a-barz pell amañ, e vezo gwelet al loen fall o c'hoarzin glas ha tenna hir e deod ».

Hogen, Flaer, ar broc'h, ha niz da Alanig, en doa selaouet piz komzou kounnaret ar roue. Sevel a reas :

« Roue galloudek », emezañ, « en ho palez ez eus kalz aotrounez hag a vag kasoni ouz Alanig, ha ma

vefe lakaet d'ar maro, o dije moarvat levenez vras en o c'halon. Met me a lavar : an dra-se n'eo ket mat. Pe eo kablus va eontr pe n'eo ket, diaes a-walc'h eo d'imp gouzout. Heñ a zo o veva du-se ha ni a zo o veva amañ. An holl droiou-kamm a vez taolet bremañ war gein Alanig. Nemet eun dra a zo dleet : a-raok laza unan bennak, pe dre an tan, pe dre an dour, pe dre ar groug, dleet eo barn anezañ a-raok. Hag, evit ma vo barnet dirak ho lez-varn, galvit anezañ evit an trede gwech. Ma ne zeu ket en taol-mañ, neuze en devo dellezet ar moug hag ar groug.

Ar roue a respontas :

« Piou a gredo mont da lavarout da Alanig dont d'am lez-varn ? Piou en deus eul lagad re ? Piou n'en deus ket aon da zont en-dro paogamm ? Lavarit 'ta ! »

« Me ! » a lavaras Flaer. « Lezit ac'hanoun da vont da Gastell al Laer, hag ez in di dioustu, kousto pe gousto. Kredi a ran e sento va eontr ouz e niz ».

« It 'ta neuze », a lavaras Nobl, « nemet diwallit ma karit. Morse ne vez diwallet re diouz an dreitourien ».

Ha Flaer en em lakaas en hent war-du Kastell-al-Laer.

Pa zegouezas Flaer er C'hastell, edo Alanig o kemer ar c'hafe gant e wreg hag e vugale.

« Salud d'eoc'h, va eontr ! Hervez ma welan eo yac'h an holl dud en ti ».

« Dre c'hras Doue, va niz ! Hag heta a ran d'eoc'h ivez yec'hed ha prosperite. Met petra ho tegas ? »

« Deut oun, va eontr, da lavarout d'eoc'h dont da lez-varn ar roue da zislavarout an enebourien a damall d'eoc'h kement a dorfedou. Diou wech oc'h bet galvet da zont, ha n'oc'h ket deut. Gwelloc'h e vefe d'eoc'h dont en taol-mañ ganin. Dalea a goustfe ker.



Rak ma ne zegouezomp ket er palez, warc'hoaz, a-raok ar c'huz-heol, e viot kondaonet d'ar maro hep barnedigez ebet, hag ho tiegez a vezo kaset d'ar galeou. Fur e vefe d'eoc'h dont ganin. N'eus forz petra a c'hoarvezo, c'houi hoc'h eus en ho sac'h a-walc'h a droiou fin evit en em denna, hag hoc'h enebourien, eur wech c'hoaz, en em gavo genaouek ».

Alanig a respontas :

« Hoc'h aliou a zo, e gwirionez, leun a furnez. Mont a rin va-unan d'en em zifenn dirak lez-varn ar roue. N'em eus ezomm eus alvokad all ebet. Ar roue, me 'zo sur, a bardono d'in, abalamour d'ar vad am eus graet d'ezañ. Panevedoun e vije aet mil bell 'zo e vadou da goll. Panevedoun e vije bet trec'het er brezel diweza, kemend-all a c'henaoueien a zo en-dro d'ezañ. Barnerien ar palez n'int ket bet er skol, ha n'o deus ket desket al lezennou. Koll a reont o zammig skiant vat e kudennou aes-kenañ da zirouestla. Neuze e vez galvet Alanig, hag Alanig a ya, hag a zegas ar sklerijenn, evit brasa mez an aotrounez. An aotrounez-se a ya droug enno, peogwir e tiskouezan d'ezo bep eta taol pa vezan galvet, e vank d'ezo peadra evit kaout deskadurez ha furnez. Daoust d'ezo beza pinvidik ha galloudek gant nerz o c'horf, Alanig a zo galloudusoc'h gant e spered lemm. Prest int da darza gant ar c'horfad kasoni a vagont em c'heñver-me. Bemdez e silont traou faos e pleg diouskouarn ar roue, hag ar roue a selaou anezo hag o c'hred, ha d'in-me eo ar gwasa bep taol. Met pa vezin degouezet er palez e tegasin soñj d'ar roue eus ar vad am eus graet d'ezañ, bep gwech p'em eus gallet ober, hag e kredan e tougo eur varnedigez just ».

Alanig a lavaras neuze d'e wreg :




« Va gwreg, soursiit mat ouz ar vugale e-keit ha ma vezin oc'h ober va zrôad e Kemper, dreist-holl ouz Yannig, klañvidik eun abadenn 'zo. Daoulagad ken brao a c'hoarz en e dal ! Hag e ziou renkennad dent a zo ken gwenn ha stummet ken kaer ! Patrom e dad eo penn-da-benn ! »

Alanig a bokas neuze d'e wreg ha d'e vugaligou. Kemer a reas e vaz houarnet evit en em zifenn ouz al laeron hag ouz al lakepoded, ha setu-int o-daou war hent kêrbenn Bro-Gerne.

A-boan m'o doa graet eun hanter leo, ma lavaras Alanig da Flaer :



« Va mignon, va niz, ret eo d'in anzav d'eoc'h : ar spont en em sil em c'halon dre ma tostaan ouz Kemper-Kaourintin, kemend-all a bec'hedou am eus graet. Gwelout a ran fraez dirak va daoulagad va zorfedou spontus. Va c'houstiañs a ra d'in rebechou. Klevout a ran anezi o hopal :

— Toueller !

— Laer !

— Gaouier !

— Trubard !

— Muntrer !

« Spontet oun ken n'oun ket evit bale mui. Selaouit ac'hanoun ma tisplegin d'eoc'h va buhez tremenet penn-da-benn. Skañvoc'h e vo d'in goude se. Ar pec'hedou eo a bouez ar pounnera war diouskoaz eun den reuzeudik. Na zistroit ket ho penn ha na stankit ket ho tiouskouarn, met selaouit ac'hanoun gant kalz a druez hag a dristidigez ».

« Dibunit ho pec'hedou », eme Flaer, « selaou a ran ac'hanoc'h, daoust d'am displijadur ha d'ar c'hlac'har am eus o welout kalon va breudeur saotret gant kement a loustoni ».

Alanig a grogas e latin.

« Lavarit e brezoneg, mar plij ganeoc'h », a lavaras Flaer d'ezañ. « N'oun ket gwall zesket war al latin, ha ret-mat eo d'in kompren ho komzou evit ma roin d'eoc'h an absolvenn da c'houde ».

« Petra lavarin d'eoc'h da genta ? » eme Alanig. « Evit kemend-all a droiou-kamm em eus d'ober va « mea culpa » ! N'anzavin nemet va zorfedou brasa, rak va fec'hedouigou a zo o niver ken bras hag hini ar stered en oabl.

« Lom, an arz, a zo bet paket e benn e faout eur

pengos dero, e porz an aotrou Rustevel. Dre va brasa faot eo. Gevier am boa lavaret d'ezañ ha ne oa ket eno a-walc'h a vel d'eur gelienenn da lipat. E-lec'h fest ar mel, en deus paket fest c'houero ar vaz ! Hanter lazet eo bet, hag hervez am eus klevet, emañ c'hoaz e benn en eur stad vantrus, diskroc'henet, koeñvet ; ha gwall c'hlac'haret e oan p'em boa gouezet en doa gallet en em denna.

« Touellet em eus ivez Lip-e-Bao. Kaset em boa anezañ da logota e milin ar Yeun-Elez, hag ar paour kaez loenig a lammas er stign. Perak en deus miaouet kement ivez ? Gant an trouz a rae e tihunas ar miliner. A ! emezañ, Alanig al laer a zo paket. Ha dao ! ha dao ! Taoliou bizier, taoliou botou war gorf ar c'haz reuzeudik ! En em denna a reas gant eul lagad krevet hag eur c'har dorret. Ken buan all, siouaz, e vije chomet war an dachenn, maro-mik !

« Kokoriko en deus ivez meur a abeg da glemm. Bugaligou a zo bet laeret diwarnañ, lazet, dibluet, rostet ha debret gant an torfedour a welit hag a selaouit. Ha n'eo ket eur wech, na diou wech ! ... Ne oan ket evit mirout ! O c'hig a oa ken mat !

« Dreist va natur-den e oa.

« Ouspenn eun drôad kasaus am eus c'hoariet d'ar paour Job, ar bleiz. Atao em eus lavaret « eontr » d'ezañ (ha n'eo ket kar d'in zoken) evit ober goap outañ, e kement feson. Betek ac'han da warc'hoaz am eus da lavarout diwar e benn.

« Dek vloaz 'zo bennak, e oa deut d'am c'haout d'am c'hastell.

« C'houi a anavez tud ar vro, emezañ, ha gwelet mat oc'h gant an holl. Ha plijout a rafe d'eoc'h, va niz, komz diwar va fouez da aotrou person ar barrez, ha lavarout d'ezañ e karfen mont d'e servija, da vevel, da jardiner, pe da gloc'her.

« Ha gouzout a rit seni ar c'hleier ? » emezoun.

« O, feiz, eme ar bleiz, kredi a ra d'in n'eo ket gwall ziaes deski ar vicher-se. N'eus nemet sacha hardi war ar gorden ».

« A gred d'eoc'h ? Ar vicher a gloc'her a vez desket evel an holl vicheriou all. Bralla n'eo ket sorserez, met bralla anezañ ingal a zo eun afer all. Sell ! Ma hoc'h eus c'hoant da veza degemeret sur, e vefe mat d'eoc'h gouzout an « a » hag an « o » eus ar vicher ».

« Met penaos ? »

« Penaos ? Setu. Tostik amañ ez eus eur chapelig, gant eur c'hloc'hig en he zour. An nor a vez prennet atao, met Alanig al Louarn en deus eun alc'houez hag a zibrenn anezi. Deomp di. C'houi a sacho war ar gorden, ha me, peogwir oun bet oc'h ober ar vicher-se gwechall, me a lavaro d'eoc'h pe fall pe vat e teuio ganeoc'h ».

Ha Job a zeuas ganin d'ar chapel.

Sacha a reas war ar gorden, hag e lakaas ar c'hloc'h e brall bras.

« Dont a ra mat ganin, va niz ? »

« Ya, ya, va eontr, dont a ra ganeoc'h, eus ar brava zoken. Sonet hoc'h eus evit ar goueliou kaer hag evit an euredou. Sonit bremañ evit an tangwall ».

Ha Job da lakaat ar c'hloc'h da dintal.

« Ha dont a ra brao ganin, va niz ? »

« War wellaat emaoc'h bep taol. Ac'han, avat, n'oun ket evit lavarout pe fall pe vat e teu ganeoc'h. Mont a ran war c'horre an dosenn. Ha ma welan tud o tont a-bell gant sailhou evit laza an tan, neuze

e tiskennin dioustu da lavarout d'eoc'h ehana, rak brao-tre e vo deuet ganeoc'h ».

« It 'ta, va niz, ha grit sin d'in, ma roan d'an dud da gredi ez eus eun tangwall en eur gêr tro-war-dro ».

Mont a ris. Ar c'hloc'h a rae goustad : « ding, ding, ding ». Paotred ha merc'hed a zerede d'ar chapel evit gouzout pelec'h e oa kroget an tan, peogwir ne welent mogedenn o sevel eus kostez ebet.

Ehana a reas ar bole da skei war bouliennn ar c'hloc'h, pa gouezas an taoliou bizier ken stank hag ar grizilh war bouliennn ar paour kaez Job. Klevout a raen anezañ o yudal, hag o hopal a-bouez-penn, ken e oa eun druez klevout anezañ.

Toui a reas en dije krouget ac'hanoun. Met, pa zeuas eun nebeut sizunveziou goude d'am c'havout, a-raok m'en doa saludet ac'hanoun, e lavaris d'ezañ :

« Penaos, Job paour, n'oc'h ket bet lazet ganto ? »

« Ya, grit goap c'hoaz 'ta, da welout. Brrr... »

« Arabat d'eoc'h kounnari, aotrou Job. Me a zo chomet ivez ugent devez war va gwele, bronduet va c'horf, penn-kil-ha-troad. Eeun hag eeun, pa edon o vont da hopal d'eoc'h diwall ha tec'hout, e oa bet distaolet d'in war va fenn eur pez mell taol baz-dotu, ma ris daou pe dri lamm choug-ha-penn en eur ruilha en traoñ eus ar menez. Kavout a rae d'in e oa graet ganin. Hanter semplet e oan ha ne welen ket sklaer mui. Dre eurvad e oan kouezet dirak eun toull louarn, bet d'in gwechall, pa oan paour-raz. En em stleja a ris ennañ evit lezel ar barrad reuz da dremen ».

« Chañs hoc'h eus bet o kavout an toull-se ».

« C'houi 'lavar chañs c'hoaz ? Re am eus gouzañvet abaoe. Gwelloc'h e karfen beza lazet war an taol eget tañva eur seurt predad all. Ne c'hellan mui bale abaoe gant va fistigou ».



« O ! N'hoc'h eus ket gouzañvet kement ha me. Bazadou am eus bet forz pegement, ken na oan ket evit hopal d'eoc'h kennebeut, ha ne zeuin ket, moarvat, da veza yac'h ken. Pa soñjan oun bet stlapet, hanter varo, — hag int a grede d'ezo e oan maro-mat, — en eur foz leun a zour-mergl. Evet em eus, en desped d'in, eus an dour brein-se, ma vo kontammet poull va c'halon betek fin va buhez. Remm am eus abaoe. Ar paz a grign ac'hanoun. Hag, e-kreiz-holl, e kouezan war an douar, evel skoet gant eun taol-heol. Ya, Alanig, an deiz-se a zo bet eun deiz milliget evidomp hon-daou ».

Setu aze ar sotoniou a lavare d'in Job ar genaoueg.

Desket em boa d'ezañ laerez pesked diwar peskevartaerien Douarnenez, pa zeuent gant o c'hirri da var-c'had Kemper-Kaourintin. Ma n'en deus ket desket mat ar vicher, ha ma oa bet darbet d'ezañ beza flastret d'e dro genta, n'eo ket me a zo da veza tamallet.

Eur wech all e oamp aet da Vrieg. Degouezet eno, Job a lavaras d'in :

« Alanig, me 'm eus naon ».

Job en doa naon atao.

Pelec'h mont da glask eun dra bennak da chaokat ? Gwelet fall e oan e Brieg, war zigarez eur yarig pe ziou laeret en ti-mañ hag en ti-hont. A-benn ar fin e teuas soñj d'in eus ar c'higer a zistagas chas war va lerc'h, eun abardaevez hañv, pa dremenen dre ar gêr.

« Eun taol kaer », emeve, « da c'hoari da Job ha d'ar c'higer war eun dro ».

Ar c'higer en doa eur stal, pellik diouz e di, evit laza al loened. Mont a rejomp di. An deiz-se e oa bet

lazet eun oanig tener, hag ar c'hig oan a blij kenañ d'ar bleizi. Ar pep diaesa e oa mont er stal. Gwelout a raemp ar c'hig en diabarz, hag ar c'houez vat a zeue da hilliga hor fronellou. Met war an nor ha war ar prenestrou e oa barrinier ken teo ha va divesker. Nec'het edomp hon-daou.

« O », eme Job, « ne din ket ac'han hep kaout eun tañva eus an oan ».

Ha setu-heñ ha turia dindan an nor. Krignat a reas eun tamm planken gant e zent hag e ivinou. Ha, goude eur c'hard-eur labour, en doa graet eun toullig, bras a-walc'h evit korf eul louarn, met kalz re vihan evit korf eur bleiz. Pa ne c'helle ket brasaat an toull, Job en em fourras e-barz, hag en eur ober a-walc'h a ziskrab, e teuas a-benn da dremen en tu all.

Ar bleiz a lammas kerkent war an oan, ha da zebri, hardi ! Kredi a raen e vije aet al loenig en e bez en e gof.

« A 'ta ! Job, mat eo ar c'hig, 'm eus aon ? »

« Ya ! » eme ar bleiz.

N'en doa ket amzer da respont ac'hanoun. Biskoaz ne welis em buhez dent ha javedou o labourat gant kement a imor.

A-benn eur pennad :

« Job, naon hoc'h eus c'hoaz ? »

« Sec'hed am eus bremañ », a lavaras Job.

« Mat ! » emeve, « mont a ran d'an ti da gerc'hat d'eoc'h eur bannac'hig lipouserez ».

« Alanig, gortozit ac'hanoun, ma 'z in ganeoc'h ».

« Buan, neuze ».

Job a glaskas dont en-dro, dre an hevelep toull.

« Penaos », emezañ, « an toull a zo bihanaet ? »

« Ya, ya, bihanaet eo. Me a zo o vont da lavarout d'ar c'higer dont da vrasaat anezañ gant e gontell vras ».

« Alanig ! O, Alanig ! »

Lezel a ris ar bleiz da yudal.

Ar c'higer a oa o tebri e goan pa zegouezis en e di hep beza gwelet gantañ. Eur mell pladad kig rost a oa war an daol. Edo o vont da blanta ennañ e fourchetez hag e gontell, pa ris eul lamm, hag hep gourlenn aotre digant den, e kemeris ar rost hag hent ar maez d'ar c'haloup, holl dud an ti war va lerc'h.

« Ar rost ! Ar rost a zo aet gantañ ! »

« Boulc'hurun ! Biskoaz kemend-all ! »

« Fañch, it buan da zistaga ar chas, ma vo paket ha diskroc'henet al loen ».

« Al loen brein ! N'em eus ket bet eun tañva. »

« Va fuzuilh, ma vo lazet. Buan, buan ! »

C'hoarzin a ris. En eur dremen e-biou d'ar stal, e lavaris d'ar bleiz :

« Sell ! Job, debrit c'hoaz ; an tamm-mañ a zo evidoc'h. »

Ha dao ! ar pladad rost en diabarz, etre ar barrinier houarn.

« A ! » eme ar c'higer, « ne zebro ket va c'hig rost ! Stlapet en deus anezañ er stal. An amprevan ! »

Me a oa lammet el liorz, ha poan gollet e vije bet redek war va lerc'h. Setu ar c'higer a furchas en e c'hodell evit klask an alc'houez da zigeri ar barrinier houarn ha da vont er stal.

« O ! » emezañ, « eur bleiz a zo e-barz. Diwallit, gant aon na daio kuit ! »

Job a lammas a-gleiz, a-zehou, a-raok hag a-dreñv. Ne oa toull ebet bras a-walc'h evit e gof reut.

Ha dao ! war e gein, war e benn a-raok ha war e

benn a-dreñv, war e choug, war e fri, war e c'henou hag a-dreuz e zivesker. An taoliou a goueze warnañ ken stank hag an avalou war an douar pa vez strilhet ar wezenn. Goude dek munud eus an abadenn-dañsse, Job ne yudas mui. En em leda a reas war al leurenn, goude m'en doa dislonket kement begad eus ar c'hig tener en doa debret.

« Maro-mat eo, » eme ar c'higer.

Kregi a reas peg e choug ar bleiz, hag e stlapas anezañ en eur c'horn eus al leur-gêr evit tremen ar peurrest eus an noz.

Ma ! Job ne oa ket aet e vuhez dioutañ. Eur bleiz a zo ken diaes hag eun targaz da laza. Soñjet en doa ervat : « Ma ne ran ket ar maro bihan e vezo roet d'in ar maro bras ». Ha setu ! Job a waskas war e boan hag a voe lezet e peoc'h. »

Setu aze, va niz, va holl droiou kamm penn-dabenn. Gwall dorfedou am eus graet. Met keuz am eus. Roit d'in bremañ an absolvenn, mar plij ganeoc'h. »

« Va eontr, pardonet e vezo d'eoc'h ho torfedou, bras ha bihan, peogwir hoc'h eus keuz, gant ma heuilhot evelato va holl c'hourc'hemennou : arabat laerez, arabat lavarout gevier, arabat heta droug d'an nesa nag ober d'ezañ, arabat debri kig yar ».

« Eñ ? » eme Alanig.

« Lavarout a ran d'eoc'h : arabat tostaat ouz kludou ar yer, ha, pa welot eur bolezig taget gant eul louarn bennak, dilammit dioustu da zifenn al labousig, ha kasit anezañ dizroug betek ti e dad hag e vamm. Setu aze. Toui a rit ? »

« Ya », eme Alanig, « toui a ran ».

Hag Alanig a voe roet d'ezañ an absolvenn.



Kerzout a rejont o-daou, dre an hentou doun, wardu palez ar roue. Gwelout a rejont war an tu dehou eur maner kaer. An aotrou a save toradou polezi, ha bemdez e vezent lezet da vont er-maez eus ar maner da ober eun tammig diskrab er parkeier tro-war-dro. Al louarn en doa graet, mil bell a oa, anaoudegez ganto.

« Ar gwella eo d'imp », eme Alanig da Flaer, « eo trouc'ha dre ar parkeier-mañ, ha heulia moger ar maner. Kalz tostoc'h eo an hent ».

Flaer a sentas outañ. Kavout a rejont polezi er park, kerkent ha m'o doa lammet en tu all d'ar c'hleuz. Alanig a oa laouen ha beo mab e lagad. A-dreñv ar yer e welas eur c'hilhog yaouank ha maget-mat o kana seder. Ober a reas eul lamm warnañ, ha plu a nijas tro-war-dro.

« N'hoc'h eus ket mez ? » eme Flaer, droug ennañ. « A-boan m'em eus roet d'eoc'h an absolvenn, setu oc'h kouezet adarre er pec'hed ! Ha kouezet er pec'hed war zigarez eur c'hilhog yaouank. N'eo ket ar binijenn-se am boa roet d'eoc'h. Kredi a rae d'in e oa deuet keuz d'eoc'h, padal ! »

Alanig a respontas :

« Va niz, laerez eur c'hilhog n'eo ket eur pec'hed bras, pe, ma 'z eo pec'hed, pedit evit ma vezo pardonet d'in ».

Flaer a hirvoudas gant tristidigez.

Kenderc'hel a rejont gant o hent. Bep dek metrad, Alanig a zistroe e benn da sellout ouz tu ar yer. Ne oa ket evit mirout, kaer en doa ober. Evit ober d'ezañ chom hep sellout outo, e vije bet ret trouc'ha e benn dioutañ.

« Va eontr », eme Flaer d'ezañ, « n'hoc'h eus ket

mez ? Distroit ho penn en ano Doue, ha grit pinijenn evit ho torfedou tremenet e-lec'h sellout ouz ar yer-se, gant aon e teuio an diaoul da lakaat ac'hanoc'h da veza, eur wech c'hoaz, laer ha muntrer war an hevelep tro ».

Alanig a respontas :

« Va niz, peoc'h d'in eur pennadig. Evit kaout brasoc'h keuz eo e sellan ouz ar yer-mañ. O welout anezo aze, er park, o tiskrapat hag o klask boued gant o begig lemm, hag o veva eur vuhez eürus, dianken, sioul, e soñjan er yer hag er c'hilheien a zo bet lazet ganin. Laboused dizroug e oant, heñvel ouz ar re-





mañ, ken dous, plu ken flour warno ha ken tener o c'hig. O va niz, pa soñjan e traou ken c'houero, e teu an dour em daoulagad. Torfedou bras am eus graet. Ober a ran va brasa « mea culpa ». N'oun nemet eun amprevan. »

Eur pennadig goude, e tarzas dirazo touriou ilizveur Sant Kaourintin ha palez ar roue Nobl. Neuze, Alanig a grogas ar grenijenn ennañ.

# PENNAD IV

Pa voe klevet e oa degouezet Alanig e palez ar roue, an holl, bras ha bihan, a zeredas da welout ar gwall loen brudet. Laouen-bras edont holl.

« A ! » emezo, « en taol-mañ eo graet gantañ, hag e wreg a hirvoudo e-pad hir amzer e Kastell-al-Laer, ma chom da c'hortoz anezañ ».

Kredit ac'hanoun, e-touez an aotrounez-se, migno-ned Alanig a oa rouez-meurbet, rak kement loen en doa bet abeg da gaout droug outañ.

Alanig a zeuas dirak ar roue, sounn e benn, eur mousc'hoarz war e vuzellou. Klaoustre e oa eur mous-c'hoarz glas, rak gwall nec'het en em gave. Met eul louarn a oar liva gevier gwelloc'h eget pep loen, ha rei da gredi d'an holl eo trist pa vez laouen, pe seder pa vez gwall c'hlac'haret, evit dont a-benn eus e jeu.

Lavarout a reas da Nobl :

« Roue galloudek, c'houi a zo mestr warnoun, c'houi a vezo va barner bremaik ; met eur barner just oc'h, ha biskoaz n'hoc'h eus douget eur varnedigez faos. Ar Justis, al Lealded hag an holl Vertuziou a zo oc'h ober o demeurañs en ho kalon. Selaouit ac'ha-noun, roue meur. Biskoaz en ho rouantelez n'hoc'h eus kavet eur servijer ken sentus hag Alanig al Louarn. N'em eus ket aon da veza dislavaret. Gouzout a ran ez eus en ho palez aotrounez hag a zo enebou-rien d'in. Livet o deus gevier diwar va fenn, ha mar-teze eo degouezet d'eoc'h eur wech bennak, roue madelezus, selaou ha kredi anezo. Diaes e oa d'eoc'h disranna ar wirionez diouz ar gaou, ha soñjal oa gwenn va c'houstiañs pa o deus lavaret hag embannet e kement korn e oa du evel ar pec'hed ha leun a fal-



lentez. A drugarez Doue, ma hoc'h eus selaouet o sotoniou, n'hoc'h eus ket kredet anezo. Poueza a rit en ho tourn ar mad hag an droug, ha gouzout a rit e pe du emañ ar wirionez. Dre ma oan o chom du-se pell, e-kichen Menez Sant-Mikael, ne oan ket evit dont alies d'en em zifenn dirak ho lez-varn. Met a-benn ar fin oun deuet da damall e gaou va holl ene-bourien. Roue madelezus, selaouit ac'hanoun ».

« Peoc'h », eme ar roue, droug ennañ, « komzou flour ha flanerez ne dalvezint ket d'eoc'h. Torfedou spontus hoc'h eus graet, ha n'eo ket diaes proui. Sell ! setu amañ ar c'hilhog ; laer ha gaouier, laeret hoc'h eus diwarnañ e holl vugaligou an eil goude egile. Lip-e-Bao a zo bet hanter lazet er vilin, ha ne vezo ket pare ken. Lom, an arz, a zo chomet moal an hanter eus e benn, ha, daoust d'eun oberatadur graet d'ezañ gant eur medisin bras, miziou ha miziou a dremeno a-barz ma vezo yac'h. Hag e kredit lavarout d'in, e-kreiz va daoulagad, e karit ar Justis hag ar Vadelez, loen faos ! »

« Roue, selaouit ac'hanoun », a lavaras Alanig, leun a enkrez. « Evit da Lom ha da Lip-e-Bao beza klañv-bras, ha marteze dibare, n'oun ket da veza tamallet evit se, ha n'oun ket kablus ma en deus lezet an arz an hanter eus bleo ha kroc'hen e benn e faout eur pengos dero, na kennebeut ma 'z eo bet roet d'ezañ fest ar vaz gant an aotrou Rustevel. Barrek e oa d'en em zifenn, gant an nerz en deus. Ha ma 'z eo hanter varo Lip-e-Bao, piou a zo kaoz nemet pec'hed al lontegez ? Ma ne vije ket aet da logota d'an noz, en eul lec'h difennet, e vije bet bremañ ken yac'h hag eun archer. Lavaret en doa d'in mont gantañ, dre an toull, e-barz ar vilin, hag e respontis d'ezañ ne oa ket d'in al

logodennouigou-se, peogwir ne vevent ket diwar va c'houst. Neuze, Lip-e-Bao a zirollas da c'hoarzin goap ouzin ha da lavarout ne oan nemet eur genaoueg. Setu, roue galloudek, ar pez am boa da ziskleria d'eoc'h. Bremañ, ra vezo graet hervez ho polontez. C'houi eo ar mestr hag eur paour kaez louarn a zo dic'halloud dirazoc'h. Ma plij ganeoc'h barn ac'hanoun d'ar maro, e klevin ho parnedigez, gant doujañs. Va enebourien a vezo laouen-bras, bezit sur, met va maro ne vezo ket eur maro just ».

Neuze, Tourter, ar maout koz, a lavaras :

« A ! deuet eo ar mare d'ezañ da renta kont. Displegomp amañ an droug en deus graet d'imp ».

Tourter n'en em gavas ket e-unan nemetken e palez ar roue o tibuna e glemmou. Job, ar bleiz, a oa deuet ivez gant e gerent hag e vignoned, ha Lom, an arz, ha loened all : Skouarneg an azen, Lammig ar c'had, Chiboudig ar c'hi bihan, Diskrogner ar c'hi-dog, Lamm-da-Laez ar c'havr, Barodeg an bouc'h, Dipadapa ar gwiñver, Frimist ar gaerell ha Gwennig an erminig. Izidor ar c'hole a zeuas abred gant ar marc'h Bichar. Goude e tegouezas al loened gouez : Korneg ar c'haro, Lagadflour an heizez, Lostigloan ar c'honikl, Urkun an houc'h-gouez, Astenngouzoug ar c'houibon, Raka ar gegin, Yann ar frilouz, e bez mell mic'hienn ruz a-istribilh ouz e fri, hag oc'h ober ar rod gant e lost, Stroaleg an houad, Marjan ar waz, ar c'henaoueka hini eus gwazi ar vro, Duard ar vran lontek hag ar big Begaraok, ha kalz loened ha laboused all d'o heul. En o zouez e weled Kokoriko ar paour kaez kilhog gant an nebeut poñsined a chome eus e diad bras. Glac'haret-kenañ e oa, ha droug a



oa ennañ. O welout anezo ken niverus, Alanig al Louarn a c'hoarzas glas.

« Roue », eme Lip-e-Bao, « eun tamm anduilhenn en deus laeret diwarnoun ».

« Roue », a lavare eul loen all, « an hanter eus va bugaligou en deus lazet d'in ».

« Va re-me a zo bet debret betek an hini diweza ».

« Roue, Alanig en deus bevet eur vuhez digristen ».

« Roue, Alanig a zo eur gwall loen ».

« Ya, ya, roue, poñsined ha polezi en deus debret e kement parrez a zo er vro etre Kemper ha Kastell ».

« Roue, goap en deus graet eus ho sujidi : Lip-e-Bao a zo bet pistiget gantañ ».

« Me a zo bet hanter lazet », eme Lom an arz.

« Me, ne vezin ket pare ken », eme Job ar bleiz.

« Me, me... »

« Roue, Alanig a zo laer ».

« Roue, Alanig a zo trubard ».

« Roue, Alanig a zo muntrer ».

Nobl ar roue a selaoue.

« Roue, Alanig en deus graet goap ouzoc'h »

« Eñ ? eñ ? » eme Nobl. « Petra 'glevan ? »

« Ya, lavaret en deus dirazomp n'ouzoc'h ket an tu da ren ho rouantelez ».

« Lavaret en deus n'oc'h ket gwall zesket ! »

« Ha n'oc'h ket bet er skol !

« Ha... »

« Ra vezo krouget ! » a yudas Nobl, kounnaret-ruz.

Alanig a voe kerkent chadennet d'ezañ e zaouarn ha taolet eur gorden dreist e choug. E vignoned, rouez avat, a oa glac'haret-holl : Flaer ar broc'h, ha Rikiki ar marmouz, o doa c'hoant gouela. Pa ne c'hellent ket savetei Alanig, kuitaat a rejont ar palez, rak

ne felle ket d'ezo chom da welout krouga o mignon muia-karet.

Ar roue a chomas nec'het, rak Flaer ha Rikiki a oa baroned en e balez ; rentet o doa servij d'ezañ meur a wech ; spered bras o doa, ha desket e oant war an holl lezennou.

« Baroned », eme Nobl, « perak ez it kuit ? »

« Gouzout a rit, roue galloudek, perak ez eus glac'har en hor c'halon. Ma vez krouget Alanig, ni hag hor mignoned a lavar d'eoc'h : kenavo ».

Job, avat, ha Lom, ha Lip-e-Bao, ne gollent ket amzer. Stleja a raent Alanig d'ar groug. Mall o doa gwelout o enebour istribilhet, du e liou, hag e deod milliget deuet er-maez eus e c'henou. Lavarout a raent an eil d'egile :

« Droug en deus graet d'imp, muioc'h eget d'al loened all. D'imp eo da grouga anezañ ».

« Lom, dalc'hit soñj eus ar pengos dero hag eus mel c'houero an aotrou Rustevel ».

« Lip-e-Bao, logod ar vilin a goustas ker d'eoc'h ».

« Job, meur a dro gamm a zo bet c'hoariet d'eoc'h gant an amprevan-mañ. Diwallomp na daio kuit ».

« Ne daio ket », eme Job. Hag en eur lavarout se e roas da Alanig eur flac'had war e fri.

Alanig, stlejet mell-divell, ne glemmas ket. Lavarout a reas d'ezo :

« Aotrounez, souezet e choman, avat, o welout ho nec'hamant. Eun arme emaoc'h en-dro d'in, hag aenep d'in, ha n'oc'h ket gwall sur e chomin etre ho taouarn. Bezit dinec'h, ne glaskin ket tec'hout, ha ra vezo graet hervez ho polontez. A-raok mervel e lavarin d'eoc'h evelato n'eo ket gwall vrao d'eun eontr laza e niz, n'eo ket gwir, Lom ?



Lom ne respontas ket, nemet sacha a reas kreñvoc'h war ar gorden evit trouc'ha berr ar c'homzou e toullgouzoug an amprevan.

Degouezet e oant.

« Job », eme Lom, « lakait eur skeul ouz ar wezennmañ, ma pignin da staga ar gorden ».

« Kement-se a vall a zo warnoc'h da staga ho niz ouz ar groug ? » a lavaras Alanig gant eur vouez truezus. « Bravoc'h e vefe d'eoc'h difenn anezañ diouz e enebourien. Met, peogwir e kavit plijadur o lakaat ac'hanoun d'ar maro, kendalc'hit, ha grit buan, rak mar degouez d'in en em denna ac'han, me 'lavar e kousto ker d'eoc'h ».

« Sell ! » eme Lom. « Klevit anezañ ! Ober a ra goap ouzimp c'hoaz, pa emañ dirak ar groug. Ar skeul, buan, buan ! »

Alanig a soñje :

« Penaos e teuin a-benn da deneraat kalon ar roue ? Droug bras a zo ennañ. Va mignoned a zo aet kuit, ha n'eus nemet kasoni ha fulor en-dro d'in. Koulskoude e karfen talvezout d'an tri-mañ o c'homzoù faro. Petra 'lavarin d'ezañ ? N'em eus graet tra vat ebet em buhez, ha torfedou am eus graet, dre gant ha dre vil. Met, n'eus ket da c'hedal ».

Alanig a oa pignet er skeul, ha bremaik e vije bet e benn er skoulm-lagadenn. Eus gorre ar skeul e tistroas eta war-du e enebourien, hag e lavaras d'ezo :

« Roue, itronezed, aotrounez, kristenien, ar maro a welan dirazoun, hag, a-raok mervel, e c'houlennan diganeoc'h ar pardon eus kement droug ha kement poan-spered am eus graet d'eoc'h. Goude ma vezin maro, lavarit eur bedenn evit ma vezo pardonet d'in va fec'hedou : mil pardon am eus ezomm da gaout.

A-raok lakaat va fenn er skoulm-riskl, lezit ac'hanoun da gofes d'eoc'h va holl dorfedou, torfedou kuz, gant aon na vefe diwezatoc'h tamallet unan bennak diwar laz ha laeroñsi graet ganin-me, Alanig al Louarn. O! ne c'houlennan ket hir amzer : eur munut, eur munutig hepken ».

Kalz eus al loened a oa deut an dour en o daoulagad. Lavarout a rejont d'ar roue.

« Ne c'houlenn ket kalz a amzer. Lezit anezañ da ober e gofezadur ».

Ar roue a asantas.

Alanig a lavaras :

« Doue ho pinnigo hag en devo truez ouzin. Ne welan dirazoun den ha n'en deus ket abeg da glemm ouzin. Bihanik e oan c'hoaz, hag a-boan dizonet, pa santis evit ar wech kenta blaz ar gwad war va zeod. Eun deiz e welis deñvedigou o c'hoari en eur waremm. Lammat a ris dreist ar c'hleuz hag e tostais ouz an hini koanta, an hini tenera, ha, gant eun taol-dent en eur c'har a-dreñv, e voe diskaret al loenig. Suna a ris ar gwad, hag e kavis e oa blaz mat gantañ. An deiziou warlerc'h ne oan ket evit mirout da vont d'ar waremm, da suna gwad an deñvedigou, ken mat all em boa kavet anezañ. N'ouzon ket pet dañvad am eus lazet e-giz-se. War-lerc'h an deñvedigou e lazis givri, yer, gwazi, houidi hag all. Plijadur a gaven o laza anezo. Pa n'em beze ket naon, e raen eun toull en douar, hag en toull-se e lakaen ar c'horf maro da vreina.

Degouezout a reas d'in, en amzer-se, ober anaoudegez gant Job ar bleiz, e Pont-Koblan, etre Gwezeg ha Pleiben. Edo, war ribl ar stêr vras, o teski pesketa darzed. Lavarout a reas d'in piou oa, ha me a lavaras piou oan. Job a felle rei d'in da c'houzout e oa bet



kerent tost hor c'herent, ha pa felle d'ezañ rei d'in da gredi, e ris an ezvan da gredi anezañ. Adalek an deiz-se e voemp mignoned vras. Keuz am boa da gaout diwezatoc'h. Kregi a rejomp da vale dre Leon ha Kerne, ha da laerez a-hed an hent. Job a laere ar pep brasa, ha me a soursie ouz laeroñsiouigou. Divizet e oa etrezomp e vije bet boutin kement tra laeret. Job, avat, dre m'en deus muioc'h a nerz egedoun, a ranne pep tra hervez e c'hoant, ha pa zegoueze d'in krozal pe astenn va fao re hir, e kouste ker d'in. Ne veze ket roet d'in zoken an dekvedenn eus ar pez a veze laeret.

Eur wech, soñj mat am eus, hor boa laeret ha lazet eun ounnerig.

« Kig ounner », emezoun da Job, « a dle beza tener. Dizoñjet em eus zoken ar blaz a zo gantañ, keid-all a zo n'em eus ket bet an eurvad da gaout eun tañva anezañ ».

Job a sellas ouzin, droug ennañ.

« Gwelloc'h eo d'eoc'h », emezañ, « kregi en eur penn eus al loen, ma'z aimp gantañ er c'hoad. Pa vezimp pell diouz kement kêr, e c'hellimp ober kofad, dianken ».

Samma a rejomp an ounnerig. Job a valee a-raok, ha me a-dreñv. Met eur vuoc'h, mamm an ounnerig, emichañs, a welas ac'hanomp. Blejal a reas ar pez ma c'hellas, en eur redek war e lerc'h.

« Kerz buan 'ta ! Job », a lavaren-me, « pe emañ kerniel ar vuoc'h em penn a-dreñv ».

Ne gerzas ket buanoc'h, avat, ha ret e voe d'in bounta warnañ. Eeun-hag-eeun e lammemp war ar c'hleuz, pa santis o tremen, eur rahouenn diouz va feskennou, kerniel ar vuoc'h kounnaret. Job a zirollas da c'hoarzin ken na oa mui evit bale, pa lavaris

d'ezañ an aon am boa bet. Gouzañv a ris goaperez, rak soñjal a raen e vijen bet gopraet mat.

Klevit eta, roue meur, klevit. duged, konted ha baroned, klevit, priñsezed. Pa voemp degouezet er c'hoad doun, Job a lavaras d'in :

« Alanig, pell a-walc'h omp aet. Taolomp an ounnerig war an douar. Bremañ e c'hellit kemer ho frankiz ».

« Eñ ? » emezoun, « petra ? penaos ? »

« Ne gomprenit ket ar brezoneg ? » emezañ. « Me a lavar d'eoc'h oc'h dieub da vont bremañ lec'h a garit ».

« Met, an ounner ? »

« An ounner a zo d'in-me », emezañ, war eun ton rust ha rok. « Ret eo d'eoc'h soñjal em eus er gêr eur wreg ha kalz bugale, ha n'eo ket re an ounnerig-mañ evito ».

Ha setu n'em boa bet tamm ebet en taol-se.

Alies e veze roet d'in eun tamm kostezenn grignet da grignat, pe eun tamm bourlas kalet da chaokat. A ! Job ar bleiz a zo bet atao em c'heñver eur c'hompaer divalo !

Dre eurvad evidoun, n'em eus gouzañvet, daoust da Job, na naon na sec'hed. Eun den pinvidik a gav atao da brena, ha me am eus eun teñzor kuzet, eur bern aour ken bras ma ne dafe ket e seiz tumporell, staget seiz jao ouz pep hini ».

Neuze, ar roue a lavaras :

« Pelec'h emañ an teñzor-se ? »

« O ! » eme Alanig, « lavarout a rin d'eoc'h pelec'h emañ, rak me a zo o vont da vervel ha ne dalvezo ket d'in. D'an eur diweza eus va buhez n'em eus ket c'hoant da lavarout gaou. Klevit 'ta istor an teñzor



burzudus. An aour-se a zo bet laeret, ha laeret d'ar mare mat. Aotrounez hag a gav d'eoc'h int servijerien vat ha leal o doa lakaet en o soñj laza ac'hanoc'h. Met eun nozvez e welis el loar e vijec'h bet lazet er bloaz ma ne vije ket bet laeret an teñzor-se. Dont a ris a-benn da laerez anezañ ha da savetei ac'hanoc'h war eun dro. Va zad a lavaras d'in e oa eun dra guz, ha ne dalveze ket ar boan goulenn hiroc'h digantañ. Al laeroñsi-se a goustas ker d'ezañ. Allas ! Allas ! Ha d'in-me, siouaz ! Rak ma vije chomet kuzet da viken an teñzor daonet-se, Job ar bleiz ha Lom an arz ne vijent ket bet enebourien d'in. Met, n'eus forz ! Laouen e varvin, rak, en eur laerez an teñzor em eus savetaet ho puhez. An droug c'hoarvezet ganin, evit gwella mad va roue eo bet ».

Ar rouanez a voe trubuilhet he c'halon o klevout an holl draou-se.

« Alanig », emezi, « soñjit emaoc'h dirak ar maro. Lavarit d'imp ar wirionez eeun-hag-eeun ha penn-dabenn. Penaos e c'hoarvezas d'ar roue beza war var beza lazet, ha penaos, dre an teñzor-se, eo bet saveteet ? »

Nobl ar roue a lavaras :

« Alanig, diskennit diouz ar skeul ha tostait ; tostik, tostik-tre, ma klevin fraez ».

Alanig a ziskennas eta. E enebourien, avat, a oa droug enno. Al louarn a benndaoulinas dirak ar roue.

« Va mestr », emezañ, « ne lavarin gaou ebet. Petra 'dalvezfe d'in eur gaou pe zaou, peogwir e vezin maro a-raok eun eur amañ ? Re a enebourien douet a zo en-dro d'in ! »

Alanig a grene gant aon na vije ket bet kredet e sac'had gevier.

Ar rouanez a lavaras d'ar roue :

« Truez am eus outañ. Bezit dous en e geñver, evit ma c'hellimp gouzout an istor teñval-se penn-da-benn ».

Nobl a lavaras d'e sujidi :

« Peoc'h ! »

Ha da Alanig :

« Komzit dianken ».

Alanig al Louarn a grogas gant e gontadenn.



## PENNAD V

« Va zad », a lavaras Alanig, « en doa kavet, — n'em eus ket gouezet penaos, — teñzor ar roue galloudek Emerig. D'ezañ eo bet ar gwasa.

En em gavout a reas neuze en e c'hloar, ha ne oa loen ebet par d'ezañ war an douar. Dispriza a reas an holl loened nemet Job, Lom, Flaer ha Lip-e-Bao, abalamour e oa ar re-mañ o-fevar pinvidik-bras.

En em gavout a rejont, eun nozvez, er Yeun, e-kichen Menez Sant Mikael. An noz a oa teñval, ha ne oa kristen ebet tro-war-dro.

Va zad a lavaras :

« Mat ! skuiz omp aet gant Nobl ar roue. Hor penn-ni a zougfe eur gurunenn kenkoulz hag e hini. Nobl ne gar ket ac'hanomp. Disfiziañs en deus ouzimp. Perak ? N'ouzon ket. Servijet hon eus anezañ betek-hen gant karantez ha lealded. Met ar vuhez tremenet ne zeuio ket en-dro. Me a lavar d'eoc'h : Nobl a c'hoario d'imp, mar n'eo ket diskaret, eun dro fall bennak ».

« Diskaromp anezañ », a lavaras ar pevar loen.

« Laza anezañ a vefe gwelloc'h », a lavaras va zad.

« Lazomp anezañ », emezo holl.

(E-kreiz m'edo Alanig o konta, Lip-e-Bao, Lom, Job ha Flaer a hopas :

« N'eo ket gwir ! N'eo ket gwir ! »

Nobl a sellas outo gant kounnar.

« Peoc'h ! » emezañ, « pe e vezo galvet ar boureo da zont da drouc'ha d'eoc'h ho teod »).

Alanig a gendalc'has :

« Ho maro, roue meur, a zo bet touet en noz-se, e-

kichen Menez Sant Mikael, ha touet war benn Job ar bleiz. Va zad a lavaras d'ezo :

« Ni a lazo Nobl, ha me a vezo kurunennet roue e Kerne. Goude e tiskarimp roue Leon, hag ar rouantelez-se a vezo roet da Flaer va breur. Rouantelez Tregor a vo lod Lom. Bro-Wened a vo roet da Job ».

« Ha me, neuze ? » a c'houlennas Lip-e-Bao.

Lavaret e voe d'ezañ gortoz, peogwir ne oa nemet peder rouantelez e Breiz-Izel. Diwezatoc'h, moarvat, o holl armeou unanet a vije deuet a-benn da ziskar pelloc'h du-se, war-du broiou ar Sav-Heol, roueed ha roueed, ha Lip-e-Bao en dije graet eun dibab etre ar rouanteleziou nevez gounezet.

Ne blijas ket re en holl da Lip-e-Bao eur seurt rouantelez-da-zont, met ret e voe d'ezañ rei peoc'h, pa oant pevar a-enep d'ezañ, ha gortoz pa ne c'helle ket ober a-hend-all. A-raok lavarout kenavo an eil d'egile betek antronoz vintin, va zad a lavaras d'ezo c'hoaz :

« Ha, dreist-holl, arabat ranna grik diwar-benn kement-mañ ! »

Siouaz d'ezañ ! Flaer, eun deiz m'en doa evet eur bannac'hig re, a oa deuet da veza re skuiz e deod en e c'henou gant ar c'hevrin milliget. Konta a reas d'e wreg ar vodadeg-noz.

Me a yae alies da di va moereb evit an dra-mañ pe an dra-hont. Lavaret e oa bet d'ezi beza sioul. Met ar c'hevrin a zebre he zeod evel ma vije bet eun houarn ruz. Diou eur goude e tisklerias d'in, ha n'eo ket d'inme hepken, met d'am c'hoarezed ha da holl wrac'hed ar vro a zeue di da gafeta. O ! d'an holl e lavare, gant eur biz war he genou : na lavarit an dra-se da zen !

Gwall nec'het e oan. Hor roue, emezoun, a zo madelezus. Arabat lezel re all da bignat war an tron.



Rouantelez Treger a vije roet da Lom ? Gwasat dismegañs evit Tregeriz ! Nann, biken ! Met penaos mirout ouz al loened fall da gas o zorfed da benn ? Ya, klask a raen gouzout penaos. Glac'haret-naet e oan. Met eun deiz, war-dro pemp eur ha kard diouz an abardaez (soñj am eus dalc'het eus an eur, kement a blijadur a reas d'in va c'havadenn), rak kavet em boa... A, a !...

War-dro serr-noz, goude debret koan, va zad a guitae an ti dre guz. Lammat a rae el liorz dre an nor adreñv. Ober a rae eur sell a bep tu d'ezañ, ha, ma ne veze den war welout, en em sile e-touez ar gwez avalou hag e rede d'ar c'hoad.

En noz-se ne deas ket d'ar c'hoad e-unan. Me a heulias anezañ, a bell, hep gouzout dare d'ezañ.

E-kreiz ar c'hoad, va zad a chomas a-sav. Sellout a reas adarre en-dro d'ezañ. Kregi a reas da ziskrapat ha da doulla an douar. Me a oa puchet war ar c'hleuz a-us d'ezañ, ha kuzet a-dreñv eur vodenn valan. Va zad a gendalc'he atao gant e labour, pa darzas eun draig skedus en douar, ha ma taolas sklerijenn dindan bannou al loar gann. Va zad a bokas d'an aour, rak eun teñzor e oa. Ha goude, p'en doa graet d'ezañ e weladenn bemdeziek, e kuzas anezañ adarre, gouskad, gant douar, ha, gant eun taol lost evel eur skubellenn, e stranas warnañ eur gwiskad deliou sec'h.

Paour kaez tad ! Sinet en doa e varo.

Pa voe aet kuit d'ar gêr, me a ziskennas eus ar c'hleuz, ha buan e kerzis da Gastell al Laer da lavarout d'am gwreg ha d'am bugale dont ganin d'ar c'hoad.

Toulla a ris an douar d'am zro, hag e kavis en toull berniou aour ha berniou arc'hant, ha kalz traou

priziusoc'h c'hoaz. O ! roue, an hini kosa eus an holl dud a zo dirazoun n'en deus gwelet morse kemend-all.

(Alanig a daolas eur sell war Lom, Job, Flaer ha Lip-e-Bao, hag e welas gant plijadur e oant aet du gant ar gounnar ).

Alanig a gendalc'has :

« N'hor boa na karr na jao evit kas ganimp an teñzor burzudus-se. Dre eurvad evidoun, em boa eur wreg kalonek hag eur bern bugale, bugale vat, bugale greñv. Eur c'houezadenn gaer e oa bet evidomp, me hen lavar d'eoc'h, met n'eus forz.

An deiz war-lerc'h, va zad a yeas da redek dre ar vro gant e bevar c'hompaer, da douella o mignoned ha da sevel ar vro a-enep d'eoc'h. Skriva a reas zoken da roue ar Prus ha da hini ar Spagn, da lavarout d'ezo degas d'ezañ soudarded. Ar soudarded a vije bet paeet mat hag ar roueed gwelloc'h c'hoaz.

Eur miz goude e tegoueze soudarded estren e Breiz, dre Naoned ha Roazon. O roue ! soñjit er pez a vije c'hoarvezet ganeoc'h panevet Alanig al Louarn !

Roue ar Prus a zeuas da gaout va zad.

« Degouezet oun », emezañ, « gant ar soudarded hoc'h eus goulennet. Deuet eo ganin mil bleiz, bleizi naoniek, gouez, kounnaret, an tan en o daoulagad hag eonenn etre o skilfou lemm. Ne c'houlennont nemet kann hag emgann, ha freuz, reuz, drailh ha razailh. Kant houc'h-gouez a zo deuet ivez, ar reuta houc'hed-gouez a gaver er Saks hag e bro ar Roen. Lemmet o deus o skilfou war ar vreolim a-raok dont, hag ugent vloaz servij o deus d'an nebeuta : ha kizier gouez da grevi daoulagad an enebourien ; ha brini da nijal a-us da dachenn an emgann evit gwelout ar pez a dremen war an tu all. A ! va arme a zo eun arme



gaer, ha ganti e tiskarin ar roue galloudusa. War-c'hoaz, mar karit, ez aimp da Gemper-Kaourintin. Da eiz eur diouz ar mintin e krogo an emgann. Da nav eur e vo echu. Da zek eur e viot sakret roue, ha da unnek eur e vezo lein vras war ar blasenn. Met gounnenn a ra va soudarded e vezo paeet d'ezo o labour hag o mizou mont-dont, a-raok ober netra.

« Evel just », a lavaras va zad, laouen-kenañ.

Hag ez eas d'ar c'hoad.

Furchal a reas...

Allas ! allas ! allas ! ha mil allas all ! Teñzor ebet mui. An toull a oa goullo.

« O, o, o ! aiou, aiou ! » emezañ. « Kollet an teñzor, kollet oun, lazet oun ! Aiou ! Klañv oun e kement korn eus va c'horf. An teñzor ! an teñzor ! O va c'halon baour, faouta a ri gant ar glac'har. O va bouzellou ! Emaoun o vont da vervel ! »

Ha va zad a rede dre ar c'hoad. Yudal a rae ken e oa eun druez selaou anezañ. Heñvel e oa e vouez ouz mouez ar pemoc'h pa vez ar gontell vras o c'hoari e toull e c'houzoug.

Roue ar Prus, o klevout kement a c'harmou, a soñjas : dizoloet eo bet an torfed, hag emeur o laza al louarn. Mont a reas er c'hoad gant e soudarded da sikour anezañ. Met ne glevas mui na garm na klemm, ha ne welas ket va zad. Evelato, a-benn eun eur, tremenet o furchal, eun houc'h-gouez a savas e vin d'al laez.

« O, o ! » emezañ, souezet, « 'm eus aon emañ al louarn a-istribilh ouz ar wezenn ».

Allas, allas ! re wir e oa. Va zad en doa en em grouget !

Ar soudarded a yeas d'ar gêr, droug enno.

Roue madelezus, setu aze penn-da-benn ar vad am eus graet evidoc'h, ha n'oun ket bet o hopal da holl aveliou ar vro : me am eus graet an dra-mañ, me am eus graet an dra-se ; panevedoun e vije bet cheñchet penn d'an holl draou er vro.

Nann, ne blij ket d'in fougeal, ha ne glaskan ket beza paeet pa ran eur vad bennak. Gwall baeet eo e vezan a-wechou, siouaz d'in ! Me a zo barnet da veza krouget, ha va enebourien, hag enebourien d'eoc'h, Lom, Job, ha Lip-e-Bao, ha kalz re all a zo en ho kichen, enoret ha glorius. An dra-se eo justis ar bed ».

Ar roue hag ar rouanez o doa c'hoant da c'houzout pelec'h edo an teñzor. Lavarout a rejont da Alanig dont tre en o c'hichen.

« Lavarit d'imp goustadik, goustadik-tre », emezo, « pelec'h emañ teñzor bras ar roue Emerig ».

Alanig a respontas :

« Kredi a ran ne dalvez ket ar boan lavarout d'am roue pelec'h emañ an teñzor-se, peogwir e varn ac'hanoun d'ar maro hag e talc'h en e balez va gwasa hag e vrasa enebourien ».

« Nann, nann », a lavaras ar rouanez, « ne viot ket krouget, evidoc'h beza barnet. Ar roue, va gwaz, en deus ankounac'haet torfedou ho puhez tremenet. N'eo ket kounnaret mui. Nemet hiviziken, bezit eun den fur ha santel, ha servijit ho roue evel ma 'z eo dleet ».

« O trugarez, itron gaer ! » a lavaras Alanig, « bennoz Doue ha trugarez ! ha trugarekait ho kwaz eus va ferz. Ne gavo ket en e rouantelez eur servijer ken gwirion ha me. A galon vat e kinnigan d'eoc'h teñzor ar roue Emerig. Diskouez a rin d'eoc'h pelec'h emañ. Eun teñzor burzudus eo. Souezet e chomot o welout anezañ ».



« Rouanez », eme ar roue, « na gredit ket anezañ. Met ma komz d'eoc'h diwar-benn laeroñsi, muntrerez ha torfedou all, kredit anezañ hardi. E gwirionez, n'eus ket bet ha ne vo morse war an douar eur gaouier ken bras hag heñ ».

Ar rouanez a lavaras :

« Gwir eo, va aotrou, doare-beva Alanig n'eo ket bet eus ar re gaera. Graet en deus muioc'h a zroug eget a vad. Soñjit evelato en deus diskuliet Flaer, e eontr, hag e dad zoken. Ma ne vije ket bet gwir ar pez en deus lavaret, n'en dije ket tamallet anezo. Gwelloc'h en dije kavet moarvat tamall enebourien eget e gerent tosta ».

Ar roue a lavaras d'ar rouanez :

« Rouanez, ra vezo graet hervez ho polontez, ha, mar kav d'eoc'h eo furoc'h ankounac'haat torfedou Alanig, e pardonan d'ezañ eur wech all c'hoaz. Met, lavarout a ran d'eoc'h ivez : ma teu tud da glemm adarre diwar e benn, mil keuz en devo, heñ, e wreg, e vugale, e vignoned, e gerent, en amzer bremañ hag en amzer da zont. Eur blanedenn griz hag ar wasa dismegañs, ar baourentez hag ar galeou a vezo o lod.

Alanig a selaoue. Mousc'hoarzin a reas en e galon pa glevas komzou ar roue.

« Roue », emezañ, » ar wirionez penn-da-benn am eus diskleriet d'eoc'h, hag a-raok nemeur ac'han e c'hellot gwelout gant ho taoulagad an teñzor kuzet ».

« Mat », eme ar roue, « ar pardon a roan d'eoc'h ».

Alanig a dridas gant al levenez.

« O roue », emezañ, « o rouanez, biken ne zizoñjin ho madelez. Re vat oc'h em c'heñver. Evit ho trugarekaat e roan d'eoc'h, gant levenez, teñzor burzudus ar roue Emerig hep derc'hel eun diner zoken evidoun

va-unan. Selaouit, ma lavarin d'eoc'h pelec'h emañ. Kuzet eo bet dindan an douar, er Yeun, tost da Venez Sant Mikael. Evit kavout anezañ, kemerit, mar plij, ho pluenn, ha skrivit fraez, gant aon da ankouna-c'haat : tresit war eur gartenn diou linenn, unan eus Roc'h Trevezel da Venez Sant Mikael, hag unan all eus Menez Kador da Vrenniliz. An teñzor a gaver eeun-hag-eeun el lec'h ma en em drouc'ho an diou linenn-se ».

« Alanig », eme ar roue, « diaes a-walc'h e vo kavout ar takad bihan-se, merket gant diou linenn war eur gartennig ».

« Selaouit, roue. N'eo ket echuet ganin displega d'eoc'h. Kavout a reot al lec'h-se evel-hen : e-kichen, ez eus eur maen-hir. En em gavit e-tal ar maen-hir-se, warc'hoaz, da bemp eur diouz an abardaez. Da bemp eur eeun, ma par an heol war ar maen, sellit ouz e skeud, hag eus penn pella ar skeud, grit hanter-kant paz en eur drei ho kein d'an heol. Goude, chomit a-sav, ha toullit. Dindan ho treid e vo an teñzor. Da genta, o toulla, ne gavot nemet brug ha lann, ha goude douar du leun a wriziou koz. Kendalc'hit da doulla. Ne zaleo ket an aour da lugerni dirak ho taou-lagad : kurunennou ha gwalennou kizellet gant arzou-rien dournet-mat, kurunenn ar roue Emerig dreist-holl, a lugern kement ma vez gwelet a-bell, ha ma treuz he sked ar seiz, ar satin hag ar mezer fin. A ! ne vez ket graet ken war an douar traou ken brao na ken prizius. An dud, en amzer hizio, n'int ket douget da garout seurt traou. Eo, braventez ha priziusted marc'had-mat. An dud hag a ouie labourat ken dispar a zo marvet mil bell 'zo. O bugale, avat, n'eo ket bet roet d'ezo spered o zad. O roue, o rouanez, diwe-zatoc'h e root mil meuleudi da Alanig al Louarn ».



« Mat, Alanig », eme Nobl, « c'houi a zeuio da zis-kouez d'imp pelec'h emañ kuzet an teñzor. Aesoc'h e vezo kavout anezañ. Rak mar ne vez ket heol war-c'hoaz e vefe ret gortoz an deiz war-lerc'h. Evit d'an douarou-se beza em rouantelez, n'anavezan ket anezo gwall vat. Douarou treut int, hag eno emañ ar Youdig ! »

Alanig a lavaras :

« O roue, eun enor bras e vefe evidoun mont di ganeoc'h. Met, kavout a ra d'eoc'h e vefe dereat ? Kredi a ra d'eoc'h e vefe brao gwelout ac'hanomp o pourmen dre ar vro, hon-daou, c'houi, ar roue, ha me, ar paour kaez Alanig al Louarn, laer, muntrer, gaouier, bet barnet bremaik, ha darbet d'ezañ mervel er groug ? »

« Gwir, Alanig. Ho komzou a zo leun a furnez. Mont a rin di gant unan pe zaou eus va amezeien goz. Pardonit d'in mar em eus komzet ouzoc'h bremaik war eun ton taer ha rok. Va gouenn a zo bet prim a-viskoaz ».

« Roue », a lavaras Alanig, « eun dra am eus da ziskleria d'eoc'h. Pec'hedou a bep seurt a bouez war va c'houstiañs. Karout a rafen mont d'ober eur pirc'hirinerez da Roum evit kaout ar pardon evito hag evit ober pinijenn. Goulenn a ran aotre diga-neoc'h da gregi gant va firc'hirinerez warc'hoaz vin-tin, kerkent savet an heol. Pa vezo bet va fec'hedou gwalc'het gant eur binijenn griz, neuze e tistroin da Vreiz-Izel. Neuze e c'hellin, hep mez evidoc'h, bale en ho kichen ».

« Ra vezo graet hervez ho polontez, Alanig », a lavaras ar roue. Rei a ran d'eoc'h an aotre da vont

kuit, kerkent savet an heol. Chañs vat d'ober pinijenn galet, ha da veza fur ha santel pa viot distro da Vreiz... Unan all a zeuio ganin betek maen-hir ar Yeun. Meur a hini a zo amañ hag a anavez ar vro-se mat-tre, emichañs ? Pehini a vefe ar gwella d'in dibab da zont ganin da glask an teñzor ? Alanig, lavarit d'in piou ».

« Roue », a respontas Alanig, « Lomig ar c'had a anavez mat-tre ar c'hornad. Eno emañ e vro, pell diouz ar chas ha pell diouz an tennou fuzuilh ».

« Trugarez d'eoc'h, Alanig. Kenavo eta ac'han d'ar bloaz a zeu ».

Alanig a saludas ar roue hag ar rouanez, hag a bokas da vouklou aour o botou, hag edo o vont kuit.

« Gortozit », eme ar roue d'ezañ, « gortozit eur pennadig, ma viot meulet hag enoret dirak aotrounez al lez hag al lez-varn evel ma 'z oc'h bet disprizet dirazo bremaik ».

En e gornig, Lomig, galvet da vont gant ar roue da glask an teñzor da Venez Mikael, a grene e-leiz e groc'hen.



# PENNAD VI

Setu Alanig adarre gwelet-mat gant ar roue. Nobl a bignas war e dron hag a gomzas a vouez uhel ha herr :

« Laboused ha loened, paour ha pinvidik », emezañ, « grit peoc'h. Selaouit ac'hanoun, bras ha bihan, aotrounez hag itronezed, ha sankit doun en ho penn kement tra a c'hourc'hemennin d'eoc'h. Alanig a zo bet bremaik barnet d'ar maro, hag, e gwirionez, dellezet en deus eur maro kriz, ha den ne zislavaro ar varnerien. Bremaik, avat, Alanig en deus disklериet d'in eur bern traou kuz. Evit e drugarekaat e lezan gantañ e vuhez hag e holl vadou. Va mignon eo adarre. Hiviziken eta e c'hourc'hemennan d'eoc'h saludi anezañ gant doujañs, e kement lec'h, heñ, e wreg hag e vugale. Ma en deus graet droug, — ha piou a zo gwenn e goustiañs ? — ma en deus graet droug, an droug-se a zo tremenet, ha gwalc'het e vezo dizale. Rak, warc'hoaz d'ar beure, kerkent savet an heol, Alanig a guitaio e gastell evit mont d'ober eur pirc'hirinerez hir da Roum, hag ac'hano ez aio pelloc'h, en tu all d'ar mor. D'ober pinijenn ez a di, war droad, eur vaz en e zourn hag eur bisac'h war e gein. A-benn eur bloaz ac'han e teuio en-dro. Lavarit d'ezañ kenavo, gant ho kalon, ha nann gant fae, diwar beg ho teod. Ha dalc'hit soñj mat eus an dra-mañ : an neb a zo mignon d'in ne zeuio ket mui da glemm dirazoun diwar-benn Alanig al Louarn, pe ker e kousto d'ezañ ».

Neuze, Lip-e-Bao a sellas ouz Job hag ouz Lom.

« Nag a boan gollet ! » emezañ. « Ar gwella tra hon eus da ober bremañ eo mont ac'han. Peogwir ez

eo Alanig gwelet mat adarre, ni a vezo gwelet fall dizale. Eul lagad am eus kollet, hag aon am eus da goll an hini all. »

« N'emaomp ket brao ganti », a lavaras Lom.

« Deomp da gaout ar roue », eme Job, « rak eur vez eo pardoni torfedou ken bras da Alanig, eul loen hag a raio goap ouz Nobl kerkent ha m'en devo troet e gein ».

Job ha Lom a yeas eta da gaout ar roue hag ar rouanez. Glac'haret-naet e oant. Lavarout a rejont kalz droug ouz o enebour. Nobl, avat, a lavaras d'ezo :

« Peoc'h, mar plij ! N'hoc'h eus ket klevet ar pez am eus lavaret bremaik ? Alanig a vezo hiviziken va gwella mignon, ha ne blij ket d'in klevout e enebourien o tont da gonta d'in diwar e bouez an distera droug ».

A-boan m'en doa peurechuet e gomzou ma roas ar roue urz d'e archerien da chadenna an daou istrogell ha d'o c'has d'ar prizon.

« Ha bremañ, roue madelezus », eme Alanig, « ar gwella eus ar roueed, ez an da gemer hent an Itali, met eun dra a garfen kaout : eur sac'hig ler, da lakaat an tammouigou bara hag amann a vezo roet d'in evit an aluzen ».

Nobl a chomas eur pennad hep lavarout ger.

Sellout a reas ouz mestr an archerien :

« Aotrou Krabanek, selaouit : Alanig a c'houlenn eur sac'h ler, ha n'em eus hini ebet da rei d'ezañ. Trouc'hit eun tamm kroc'hen a zaou droatad a hed hag a gement a lec'hed diwar gein an arz, ha grit gantañ eur sac'hig brao evit Alanig ».

Alanig a dostaas ouz ar rouanez hag a lavaras d'ezi sioulik :



« Itron gaer, diarc'hen oun : eur re votou a rafe kalz vad d'in evit va beaj. Job en deus eur re votou ler. Ne gav ket d'eoc'h e vefe dereat d'ezañ sikour ac'hanoun ha rei d'in unan anezo ? E wreg a c'hellfe ivez brao-tre dioueri ar re a zo bet paeet d'ezi evit he derou-mat. Ne gar ket bale, hag atao e vez en ti war he chaosonou. He botou a vezo louedet ha breinet war c'horre an armel, ha n'o devo talvezet da netra ».

Ar rouanez o vousc'hoarzas da Alanig.

« Evidoc'h », emezi, « e tiouerint eur re votou pep hini ».

Hag e voe graet da Job ha d'e wreg diwiska o botou ler nevez, melen ha skedus, ha prenet evit eur c'haer a briz war blasenn Sant Kaourintin. Job hag e wreg a azezas war an douar evit kuzat o zreid diarc'hen, ken mezus ma oant.

Alanig a dremenas e-biou d'ezo.

« A 'ta ! » emezañ, « ho potou a zo bet graet evit va zreid ha va zreid evit ho potou. Eul ler eus ar re wella, eul liou eus ar re gaera. Enkrez hoc'h eus bet moarvat gant an diouer anezo, ha brasoc'h enkrez c'hoaz e santit en ho kalon o welout ar roue o vousc'hoarzin d'in. Kaer hoc'h eus bet poania, ha poania, o klask dont a-benn da goll ac'hanoun, n'eo ket talvezet d'eoc'h. Evel-se emañ ar bed. Keit ha ma vezin oc'h ober va beaj, pe gentoc'h, keit ha ma pado ho potou, ne vezin ket evit mirout da soñjal ennoc'h, en ho karantez, en ho madelez. Da c'hortoz, aotrou hag itron, Doue ho paeo, ha kenavo ! »

Ar vleizez a oa gourvezet war an douar hag a ouele gant ar vez. Ne oa evit lavarout netra. He c'homzou a chome berr e toull he gouzoug.

« A ! » emezi a-benn ar fin, « an Aotrou Doue en

deus binniget anezañ evit kastiza ac'hanomp abalamour d'hor pec'hedou ».

Job ha Lom, an eil e-kichen egile, a chome mut odaou. Trist ha glac'haret e oant, chadennet evel laeron ha muntrerien, ha goapaet gant o brasa enebour.

Alanig, evelato, a oa glac'haret ivez, pa zeue soñj d'ezañ eus ar c'haz : karet en dije c'hoari eun dro gamm bennak da Lip-e-Bao, evel d'an daou gompaer all.

Gwiska a reas e votou laeret, ha lavarout a reas da Nobl :

« Va roue, roit d'in ho pennoz, ma kemerin hent an Itali. Gortoz a zo koll amzer, ha ne garan ket dalea ».

Nobl a c'halvas e sekretour hag a c'houlennas digantañ :

« Ha prest eo pelloc'h paperou Alanig ? »

« Prest int, roue meur », a lavaras ar sekretour en eur ober eur stouadennig gant e benn ha gant e c'hlin.

« Diskouezit ! » eme ar roue.

Ar sekretour a roas d'ezañ ar baperenn.

« Gwelomp hag-heñ eo mat evel-se », eme ar roue.

Hag e lennas :

« Aotre a zo roet da Alanig al Louarn da dremen dinec'h dre holl zouarou va rouantelez. Ha pedi a ran, me, Nobl, roue Kerne, holl vistri ar broiou all da rei d'ezañ sikour ha skoazell bep gwech ma en em gavo en ezomm, e n'eus forz pelec'h, war zouar pe war vor ».

« Mat-tre », eme Nobl.

Hag e sinas hag e lakaas e siell er c'horn, war boltred Alanig.

« Dal ! Alanig, e c'hellit mont bremañ. »



Nobl a roas urz da aotrounez e lez, priñsed, duged ha baroned, da ambroug ar pirc'hirin e-pad eun abadenn. Mont a rejont da heul Alanig, mezus ha stouet ganto o fenn.

« Roue », eme Alanig en eur vont kuit, « dalc'hit mat er prizon Lom ha Job, hoc'h enebourien vrasa. Dalc'hit chadennou teo en-dro d'o divrec'h, d'o divesker ha d'o gouzoug gant aon na zeufent a-benn d'en em zieubi. A ! soñjit, roue, soñjit mat : keit ha ma vezo an daou amprevan-se er prizon, e c'hellot beva eürus ha dianken. Met, ma tegouez d'ezo en em denna diouz ar prizon, o ! neuze, diwallit, diwallit ! Touet o deus e lazint ac'hanoc'h. »

Alanig a guitaas palez ar roue. An anevaled, evel ma oa bet gourc'hemennet d'ezo, a ambrougas anezañ e-pad eur pennad hent. Ken trist e oa al louarn hag eun dremm ken glac'haret en doa gwisket ma tarzas dour an daerou e daoulagad meur a loen. Lammig ar c'had a ouele hag a zifronke kenañ-kenañ.

« A ! Lammig paour ! » eme Alanig, « bremaik e vezo ret d'imp en em guitaat ha lavarout kenavo an eil d'egile. Pe vare en em welimp adarre? Piou 'oar? Ha beo e vezimp c'hoaz d'ar mare-mañ eus ar bloaz a zeu ? Daoust ha ne vezin ket bet lazet gant lakepoded, e meneziou gouez an Itali ? Petra 'fell d'eoc'h ? Pep hini en deus e blanedenn da heulia penn-da-benn war an douar-mañ. Met arabat gouela, paour kaez Lammig, arabat kaout ranngalon gant kennebeut a dra. Ma plij gant Doue, ni en em welo c'hoaz yac'h ha laouen, e palez ar roue Nobl ».

Lammig a sec'he an daerou a zevere puilh eus e zaoulagad penn-da-benn e fri. Alanig a gendalc'has :

« A ! Lammig, c'houi hoc'h eus truez ouzin, c'houi

a gompren gwelloc'h eget pep hini pegen hir, pegen risklus, pegen dañjerus eo va beaj. C'houi a oar e c'houzañv eur pirc'hirin naon ha sec'hed, tommder ha yenijenn, a-hed e hent, hag anken, dienez, nec'hamant, poan-galon, poan-spered ha droughirnez o veza pell diouz e vro. A ! Lammig, c'houi eo va gwella mignon. Grit eur pennadig hent ganin c'hoaz. Me a gar kement beza e kompagnunez an dud a feson. Lavarit da Dourter ar maout dont ivez evit ma kavot berr ho hent o tont en-dro ».

Tourter ha Lammig a selaouas an toueller hag a evas e gomzou evel m'o dije evet dour-mel. Hag e-pad ma raent hent, Alanig a zibune d'ezo e vrava marvailhou.

Degouezout a rejont dirak Kastell al Laer.

« E-tal ho kastell omp degouezet ? » a c'houlennas Lammig.

« Kastell al Laer », a respontas Alanig, « a zo war hent Roum ».

Degouezout a rejont e toull dor ar c'hastell.

« Chomit er-maez, aotrou Tourter », eme Alanig, « ha touzit hervez ho naon hag ho c'hoant eus ar geot tener ha blazet ken mat a ziwan el liorz. Lammig a zeuio tre en ti ganin. Gouzout a raio an tu, gant e gomzou ken flour, da frealzi va gwreg ha va bugale, rak pa glevint emaoun o vont d'ober eur pirc'hirinerez hir, allas, allas, nag a zaerou a welimp, nag a glemmou a glevimp, va faour kaez Lammig ! C'houi a soursio, ar gwella ma c'hellot, da sec'ha o daerou, e-pad ma vezin er sal o lakaat urz em paperou. Mar choman dirazo e vefe teneraet va c'halon gant an dristidigez, hag o glac'har a virfe ouzin kemer hent an Itali ».



O klevout Alanig o fougeal anezañ, Lammig a oa lorc'h ennañ, me hen lavar d'eoc'h. Tourter en em gave mat ivez o soñjal er geot blazet-mat aotreet d'ezañ touza anezo kement ha ma karfe.

E Kastell al Laer, gwreg Alanig a oa beuzet en he glac'har. Edo azezet war eur pallenn, o ouela dourek, hag en-dro d'ezi, he bugale a ouele douretoc'h c'hoaz. Kredi a rae d'ezi e oa bet krouget he gwaz e palez ar roue. Pa welas Alanig o tont en ti, e sac'h war e skoaz hag e vaz-veaji en e zourn, e chomas souezet-maro.

« Alanig », emezi, « petra a zo c'hoarvezet ? Lavar d'in ».

Alanig a respontas :

« Va gwreg muia-karet, kondaonet oun bet e lezvarn ar roue, ha barnet d'ar maro. Chadennet oun bet, er skeul oun pignet betek er bazenn diweza, ha va fenn a oa tremenet e skoulm lagadenn al las-kroug. Met Nobl ar roue a zo bet madelezus em c'heñver hag en deus pardonet d'in va fec'hedou. Dieubet en deus ac'hanoun diouz ar maro kriz, ha me am eus prometet d'ezañ ez in da Roum d'ober eur pirc'hirinerez. A-raok e guitaat em eus goulennet justis digantañ evit meur a dorfed tamallet d'in e gaou. Ha d'o zro, va zamallerien dinatur a zo bet taolet er prizon. Job ha Lom a zo bremañ o hirvoudi en deñvalijenn, gourvezet war eur gwele plouz, hag eur picherad dour en o c'hichen da derri o sec'hed ha da zistana o zerzienn. An aotrou Lammig a zo bet roet d'imp gant ar roue, ha d'imp da ober gantañ ar pez a garimp, rak Nobl en deus lavaret : Alanig, tamallet ha tamallet e gaou oc'h bet gant Lammig. D'eoc'h da bardoni d'ezañ pe da gastiza anezañ ».

Lammig, pa glevas ar c'homzou-se, a zeuas da veza

gwall livet hag a grogas da grena ha da grena kenañ. Trubuilhet e oa, hag e klaskas mont er-maez. Met, prim evel an holl lern, Alanig a reas eul lamm araozañ hag a serras an nor. Spontet, Lammig a hopas :

« Sikour, sikour ! Tourter, pelec'h emaoc'h ? Deuit buan, deuit buan ! Maro oun ! »

Ne hopas ket Lammig gwall bell, rak krabanou Alanig a waske d'ezañ toull e c'houzoug, ken na oa mui evit lavarout grik ha na stouas al loenig e benn, aet an daoulagad ennañ war o zu enep.

Setu penaos e tegemere Alanig e amezeien en e di.

« Deuit », eme al louarn d'e wreg, « deuit buan gant ho tent lemm hag ho stomok digor, ma welimp pegen mat eo al Lammig skouarnek-mañ. E gwirionez, evit ar wech kenta, e vo bet mat en eur feson bennak. A-hend-all eo bet e-pad e vuhez eur penn skañv ha diboell. Setu amañ graet gantañ. Bremañ eo dieub da damall ha da werza ac'hanoun kement ha ma karo ».

Gant o dent lemm ha gant o ivinou, Alanig, e wreg hag o zorad bugale a grogas gant al labour plijadurus. Al louarn a veule ar roue hag ar rouanez :

« Bennoz d'ezo ! » emezañ « Biskoaz, paneveto, n'hor bije bet da zebri eur c'hig ken tener. Bennoz Doue d'ezo ! Debrit, va gwreg, debrit, va bugale, debrit e-leiz ho kof, ha ma plij d'eoc'h ar c'hig gad, ho tad a bako gedon d'eoc'h c'hoaz. A ! me a zesko d'ezo ober goap ouz Alanig ! Me a zesko d'ezo derc'hel, eur wech all, o zeod en o genou. An hini a raio droug da Alanig ha d'e diegez, ker e kousto d'ezañ. A ! ken d'ezo beza deuet d'ar skol ganin !



Me am bije kelennet anezo. Rak, em skol-me, an dud desket a gav bepred da zeski ! »

Gwreg Alanig a c'houlennas digantañ :

« Lavarit d'in, Alanig, penaos oc'h deuet a-benn d'en em denna ken brao-se diouz palez ar roue ».

« O, va gwreg », a lavaras Alanig, « euriou hag euriou a vefe ret evit displega d'eoc'h penaos oun deuet a-benn da douella ar roue, da liva ar gevier d'ezañ bern war vern ha da damall, da werza, ha da lakaat kondaoni, d'o zro, va enebourien. Met ne guzan ket ouzoc'h : ar roue ne vezo ket mignon d'in e-pad pell amzer. Pa ouezo ar wirionez ez aio droug ennañ, droug spontus, kounnar ruz. Ha ma tegouez d'in, eur wech bennak goude se, tremen dre e balez, nag arc'hant nag aour n'o devo ar galloud d'am savetei. Ha zoken, hep tremen e-biou d'e balez, e teuio a-benn da lakaat warnoun e grabanou. Soudarded a gaso da Gastell-al-Laer, hag hor maro ne vezo ket pell. Rak Nobl a zo prim, ha pa vez kounnaret-ruz, gwaz a se d'an neb a vez a-enep d'ezañ. N'hon eus nemet eun dra d'ober : tec'hout. Tec'homp, ha tec'homp buan. Deomp d'eur vro sioul e-lec'h n'eus ket bet klevet ano morse eus Alanig al Louarn. Traonienn ar stêr Avon a zo didrouz. E Sant-Kouli, e Lotei pe e Pleiben, e tlefe beza brao beva e peoc'h. Eno n'eus trubuilh ebet, anken ebet, hag an avel a c'houez ken c'houek er gwez pupli, penn-da-benn d'ar stêr vras ! Ni a vevo eno, evel ma vev tud ar vro, ha den ne daolo evez warnomp. Eno e kavimp yer ha kilheien e-leiz. Ar yer eo ar pesked a garan ar gwella. Pesked gwir, darzed pe eun tamm silienn bennak, a vezo kavet er stêr pa zeuio Job pe Lom d'hor gwelout, ... ma teuont eur wech. Met tec'homp buan, poent eo.

Nobl en deus lezet ac'hanoun da redek, war-du Roum, a gred d'ezañ, abalamour d'ar c'harradou gevier am eur displantet d'ezañ. Lavaret em eus d'ezañ mont d'ar Yeun Elez, hag, e-kichen ar Youdig, e kavo teñzor burzudus ar roue Emerig. Warc'hoaz ez aio di, rak ar rouanez he deus mall da welout ar gwalennou talvoudus a gav d'ezi a zo kuzet dindan eun nebeut troatadou douar. Hogen, kaer o devo klask ha klask, ha turia, ha cheñch penn d'ar genn, ne gavint nemet gwriziou brug, mein ha pri libous. O ! o ! ha pa welo Nobl eo bet tapet genaouek ! ... Lavarout a ran d'eoc'h ne garfen ket beza en e gichen d'ar mare-se, ha gwelloc'h e karfen beza e Leon eget e Kerne. Neuze, evit an eil gwech, ez afe va fenn er groug, hag al las a vefe risklet buan gant va enebourien, gant aon na zeufe Alanig a-benn da riskla e fri er-maez.

« A ! va Alanig paour », a lavaras e wreg, « petra e teuimp da veza en eur barrez pell, e-lec'h n'hon eus na ti na park, nag anaoudegez na mignon, na kar na par ? Amañ ne vank netra ebet d'imp. En eur c'hastell kaer emaomp o veva, hag uhel ha ledan eo ar mogeriou anezañ. Diskiant e vefe an neb a glaskfe beza re bar d'imp er vro-mañ. Ha pa vefe kelc'hiet hor c'hastell gant soudarded ar roue, petra 'ra se ? Boued a zo er c'heginou evit eur bloaz hag ouspenn, ha mar deo ret tec'hout eun deiz bennak, soñjit ez eus hentou a-walc'h dre zindan an douar da vont tre betek Brasparz, Sant-Riwall ha Komana. Gortozomp, Alanig. Betek-hen, n'eus ket aon da gaout. Gant eun dra oun gwall nec'het, avat. Prometet hoc'h eus mont d'ober eur pirc'hirinerez da Roum, hag ac'hano d'an tu all d'ar mor, ha gwall bec'hed a rafen o virout ouzoc'h mont di. A ! va Alanig, perak oc'h aet da brometi ? »



« Arabat d'eoc'h beza nec'het, va gwreg paour », a lavaras Alanig. « Bevit dianken ha sec'hit ho taerou. Mar am eus prometet, soñjit ne oan ket evit ober a-hend-all ».

Alanig a gendalc'has :

« Mar n'em bije ket prometet mont d'ober eur pirc'hirinerez da Roum evit gwalc'hi va fec'hedou, e vijen bet krouget mil bell 'zo, ha ne garen ket koll va buhez war zigarez lavarout ar wirionez penn-da-benn. Ma n'eo ket eun dra gristen toui e gaou, n'eo ket kristen kennebeut lakaat unan da lavarout gevier en desped d'ezañ, ha va le, touet dre heg, n'en deus talvoudegez ebet. Ma n'eo ket ar gaera tra am eus graet em buhez, n'eo ket kennebeut ar brasa gaou. Gevier disparoc'h am eus displantet meur a wech, ha biskoaz n'em eus bet keuz. A ! va gwreg ha va bugaligou, evomp ha debromp. Al Lammig-mañ a zo tener-kenañ an tamm anezañ. Eul loenig kuilh eo, ha maget-mat. Biskoaz em buhez n'em eus tañvet kig gad par da hemañ. Debromp mat, ha goude e soñjimp petra eo ar fura d'ober : mont da veva e lec'h all, pe chom amañ, rak da Roum ne din ket ».

Ne oa ket peurechuet e gomzou gant Alanig, louarn laer, muntrer, mignon faos ha digristen, pa voe klevet e toull an nor eur vouez o hopal :

« Lammig ! Lammig ! »

E oa Tourter ar maout. Leuniet en doa e gof el liorz. Aet e oa skuiz o c'hortoz e vignon, hag e teue da lavarout d'ezañ e oa poent sevel ha kemer en-dro hent Kemper-Kaourintin.

« Lammig », emezañ, « n'oc'h ket prest c'hoaz ? Poent eo. Soñjit e vo noz teñval a-raok ma vezimp degouezet er gêr ».

Alanig a glevas anezañ. Mont a reas d'e gaout.

« Na hopit ket ken kreñv-se », eme al louarn. « Kañv a zo em zi, pe, ma n'eus ket c'hoaz, e vo marteze dizale ! Va gwreg a zo glac'haret-naet abalamour em eus prometet mont da Roum. Eun derzienn domm a zo warni, ha n'oun ket evit mont dirazi da frealzi anezi. Kerkent ha ma wel ac'hanoun e yud hag e c'harm :

« Ha setu emaoc'h aze, loen divalo, gwaz digar, tad dinatur, pa zilezit ho kwreg hag ho pugale evit mont da redek broiou estren ? » Ha gouela a ra goude, paour kaez Tourter, gouela a ra da lakaat kalon unan da vankout gant he daerou, he c'hlemmou hag he difronkadennou. N'eus nemet unan hag a vez gouzañvet en he c'hichen : Lammig. An aotrou Lammig a zo ken desket ha ken leun a furnez ! Gant komzou flour e lavar d'ezi sec'ha he daerou ha digeri dor he c'halon ma kerzo dioutañ an anken ha ma paro enn adarre heol drant al levenez. Rei a ra d'ezi kenteliou hag aliou mat da heulia e-pad ar bloaz hir, keit ha ma pado va firc'hirinerez. O ya, Tourter, klañv eo va gwreg, klañv-bras ; n'emañ ket ganti zoken he holl skiant vat. Gant ma ne zeuio ket he c'hleñved da wasaat ! Lammig en deus prometet d'in e chomo da veilha anezi henoz ha da soursial outi en deiziou war-lerc'h betek ma vezo pare. Lammig a zo ken douget d'ober vad d'an dud doaniet ! Ret e vo d'eoc'h eta, aotrou Tourter, distrei hoc'h-unan da Gemper. Diaes e kavan o welout ac'hanoc'h oc'h ober hent hep Lammig. Unan o veaji a gav hir e amzer. Daou o veaji a gav berr o hent. Arabat maga evit se an distera kasoni ouzimp. Ar pez a zo degouezet n'eo ket degouezet dre va faot, nemet dre faot ar blanedenn.



Pep hini war an douar en deus e groaz da zougen. Klevit : a-raok mont kuit eus ar c'hastell, touzit c'hoaz ha kasit ganeoc'h en ho kodell eun nebeut begadou geot flour, geot tener, geot blazet-mat. Me a gar atao chaokat pe suna eun dra bennak pa vezan o veaji. Berroc'h e kavan va hent. Lod a gar butuni. Me ne vutunan ket. Evelato, evit va amezeien em eus atao eur yalc'had pe ziou ...»

« Bennoz Doue d'eoc'h, Alanig, bennoz ! Ne vutunan ket kennebeut, ha ne garan na chaokat na suna a-hed an hent, ha va c'hof a zo leun a c'heot ken mat en deus plijet d'eoc'h rei d'in aotre da zebri anezo kement ha ma karen. Trugarez, ha kenavo. Ne zizoñjin ket ho madelez, hag e palez ar roue e veulin ac'hanoc'h, ha ne gavot ket eno brasoc'h mignon egedoun ».

« Ezomm bras am eus da veza difennet er palez », a lavaras Alanig, « rak, mar doun bremañ unan eus ar re a zo gwelet ar gwella e palez ar roue Nobl, e soñjan ivez ez an er-maez eus ar vro, hag e-pad eur bloaz e tro alies an avel. Daoust hag e vezin gwelet mat abenn ar bloaz mare-mañ, eur wech deut en-dro ? N'ouzon dare, rak va enebourien a oar teodegi mat, hag o zeod binimus a oar flemma gwasoc'h eget hini an naered. A ! Tourter, diwallit outo, ha, war zigarez difenn ac'hanoun, arabat d'eoc'h lavarout anezo na droug na mad. Tec'hit diouto ».

Alanig a roe da Dourter aliou, goustadik, hag e oa voulouz en e vouez. Ar maout a oa bet darbet d'ezañ gouela.

« O », emezañ, « gouzout a ran penaos prezeg, ha n'emañ ket va micher ganin da zeski ».

Neuze, Alanig a furchas en e c'hodell, hag e tennas dioutañ eul lizer.

« Sell ! Tourter », emezañ, « eul lizer evit ar roue Nobl. Kerkent degouezet e Kemper, it d'ar palez da rei d'ezañ al lizer-mañ eus va ferz. Warc'hoaz d'abardaez d'an diwezata ».

« Mat ! aotrou Alanig, graet e vezo hervez ho kourc'hemennou, nemet gwall nec'het oun gant eun dra : n'em eus nemet eur c'hodell em chupenn, hag ez eus enni kalz traou, ha ma tegouezfe d'in terri pe distaga ar siell hoc'h eus lakaet war al lizer e vefen gwelet fall gant ar roue Nobl ».

« Gwir ! » eme Alanig. « Mat ! Selaouit : eur sac'h am eus em c'hambr, eur sac'h ler, nevez-flamm, bet trouc'het an danvez anezañ diwar gein Lom an arz. Ennañ ne vezo na pleget na roget al lizer, na torret diwarnañ ar siell goar ».

Hag Alanig a gemeras e lizer en-dro a-dre daouarn Tourter, a redas d'ar sal, a gemeras ar sac'h ler, a lakaas ennañ, e-lec'h al lizer siellet, penn mantrus ar paour kaez Lammig, ruz e ziouskouarn hir gant ar gwad kaledet.

E wreg a oa o peurechui krignat eur vorzed c'had. C'hoarzin a reas o welout he gwaz o lakaat ar penn gad er sac'h ler.

Alanig a zeuas da gavout Tourter.

« Setu », emezañ. « Lakait ar sac'h-mañ ouz ho choug. Ha dreist-holl, na glaskit ket gouzout penaos em eus graet ar skoulm war c'henou ar sac'h, gant aon da zizober anezañ. Rak, lavarout a ran d'eoc'h, ne zeufec'h ket a-benn d'ober anezañ en-dro. Hag ar roue a lavaro e viot bet o klask gwelout petra a oa en diabarz (ar pez na vefe ket gwir koulskoude).



N'eus nemet daou zen er bed hag a oar ober ar skoulmou-se : Nobl ha me, ha den all ebet. Taolit evez eta. Mar deo roet ar sac'h d'ar roue gant ar skoulm heñvel-rik ouz doare skoulm ar roue, neuze e viot gweletmat. Em lizer em eus goulennet evidoc'h eur vedalenn aour. Ha plijout a ra d'eoc'h ? »

« O, Alanig, n'em eus ket dellezet kemend-all ».

Ha Tourter a oa ken laouen ma ne oa mui evit chom en e blas, ha ma ne rae nemet dañsal ha lammat eus a gleiz a zehou, hag eus a zehou a gleiz, aet e benn gwall skañv gant ar blijadur.

« A, Alanig », emezañ, « gwelout a ran bremañ e karit ac'hanoun ha ne glaskit nemet va brasa mad. Ha pa vezo gouezet e Kemper oun bet karget da zougen d'ar roue eul lizer siellet hag eur sac'had traou ha pa vezo spilhennet eur groaz aour war va brukuz, ha pa vezo spilhennet eur groaz aour war va bruched, soñjit ! pebez enor evidoun-me, me ha n'ouzon na lenn na skriva ! ...O, penaos ho trugarekaat ? Nann, morse ne veulin ac'hanoc'h a-walc'h ! »

Ha Tourter a benndaoulinas, hag a bokas da dreid Alanig.

« Bremañ », emezañ, « ez an kuit. Ha penn-dabenn an hent e pedin evit yec'hed holl dud ho ti ».

« Kenavo 'ta, Tourter. Ac'han. d'ar bloaz a zeu, ma tegouez d'in, a-benn neuze, beza, evel bremañ, beo ha yac'h ! »

« Kenavo, Alanig, ha beaj vat ! »

Tourter a zegouezas diouz an noz e Kemper. Antronoz vintin, pa voe bodet, e sal vras ar palez, holl aotrounez al lez, Tourter a yeas da gavout ar roue.

A-boan ma oa deut ar maout er sal, Nobl a welas ar sac'h ler, ar sac'h en doa roet da Alanig, ar sac'h a oa bet trouc'het diwar gein an arz.

« Petra, Tourter ? Penaos ? A belec'h emaoc'h o tont ? N'eo ket sac'h beaj Alanig an hini eo ? Daoust hag ez eus c'hoarvezet gantañ eur gwalleur bennak ? Klañv eo ? Maro eo ? Komzit buan, Tourter, ha roit d'in kelou eus va gwella mignon ».

« Roue », eme Dourter, « setu amañ e sac'h. Eul lizer a gavot ennañ. Ganimp hon-daou eo bet skrivet, ha zoken me eo an hini en deus skrivet ar pennad brasa anezañ ».

« Gwelomp petra a zo e-barz », a lavaras ar roue.

Neuze e voe galvet Dipadapa ar gwiñver, sekretour bras ar roue ha noter ar palez. E vicher a oa lenn d'ar roue al liziri skrivet-fall ha skriva e holl baperou. Gouzout a rae meur a yez ouspenn ar brezoneg. Ar galleg a zeue gantañ brao-tre, hag al latin hag ar gregach brao a-walc'h. Eul loen desket eta. Nobl a c'halvas ivez Lip-e-Bao. Dipadapa a ziskoulmas al las, ha Lip-e-Bao a lakaas e zourn er sac'h evit kemer ar paperou.

« O, met ... petra 'santan en diabarz ? » eme ar c'haz.

Hag eus ar sac'h e voe tennet penn ar c'had lazet !

An holl a chomas souezet-maro. Ar roue a yeas droug ruz ennañ.

« A ! » emezañ da Dourter, « setu aze ar paperou a zo bet roet d'eoc'h gant Alanig ? Liziri trist, e gwirionez, ha skrivet gant gwad e-lec'h liou, ha gant eur gontell e-lec'h gant eur bluenn ! Penn Lammig an hini eo, hep douetañs ebet. A ! Alanig, al loen divalo, me 'garfe gwelout anezañ eur wech c'hoaz tost ouz va daoulagad hag ouz va c'hrabanou ! ... Glac'haret oun dreist muzul ! »



Neuze, Skilfog an tigr a dostaas ouz ar roue hag a lavaras d'ezañ :

« N'eo ket dereat d'eur roue beza glac'haret evit ken nebeut a dra. Eul Lammig muioc'h pe nebeutoc'h e gwaremmou bro Gerne, an dra-se ne gont ket. N'eo ket dleet d'eur roue kaout keuz d'eul loenig ken dister ».

Ar roue a respontas :



« Dleet eo d'in kaout keuz ha glac'har, rak touellet oun bet gant an Alanig-se, an amprevan-se, evel ma n'oun ket bet touellet morse c'hoaz. Eur vez eo evidoun. Va gwella mignoned am eus taolet er prizon, chadennou am eus staget ouz o daouarn, ouz o zreid, ouz o gouzoug. Lom a zo bet diskroc'henet e gein evit ober eur sac'h ler d'an amprevan da vont d'ober e birc'hirinerez, hag, en e gichen, Job ar bleiz, gourvezet war ar plouz, a hirvoud truezus. N'o deus bet tamm ebet da zebri neizeur d'o c'hoan, hag edon o soñjal dizeria ha laza anezo goustad dre ar sec'hed hag an disvoued. Pa soñjan e oant o-daou baroned em lez ! Ha, ken d'in beza chomet hep selaou va gwreg ! Hi eo an hini a zo kaoz eus ar pez a zo c'hoarvezet. Pedet hag aspedet he doa ac'hanoun da rei d'al louarn brein kement tra a c'houlenne. N'em eus ket bet bolontez start a-walc'h ha n'em eus ket kredet he dislavarout gant eun nann krenn ha kras. A ! bremañ em eus abeg da hirvoudi d'am zro ha da gaout keuz ha glac'har ! »

« Nobl », a lavaras Skilfog, « selaouit ac'hanoun : perak klemm ha kaout keuz ? An droug a zo graet ha n'emañ ket d'ober. Met ma n'emañ ket an droug evit beza disc'hraet, e c'hell marteze beza pardonet hag ankounac'haet dre rei eun digoll da Lomm ha da Job. Roit d'ezo Tourter, rak heñ eo an hini en deus aliet Alanig da laza al Lammig kaez. Lavaret en deus dirak an holl bremaik : Roue, eul lizer a gavot amañ. Ganimp hon-daou eo bet skrivet, ha, zoken, me eo an hini en deus skrivet ar pennad brasa anezañ.

« Gwelet hoc'h eus ivez bremaik peseurt lizer souezus a zo bet kavet er sac'h ! An hini a laz a dle beza lazet, pe n'eus justis ebet war an douar. Roit urz da zichadenna an daou brizoniad, digorit d'ezo dor ar prizon, ha roit d'ezo Tourter, da grouga, da fuzuilha pe da zebri, hervez o c'hoant pe o naon. Evel-se, Job a Lom a zizoñjo ar wall zismegañs bet graet d'ezo, hag a servijo ac'hanoc'h e-giz a-raok, evel servijerien feal ha leal. Goude e soursiimp ouz Alanig. »

Nobl a selaoue aliou Skilfog gant kalz a blijadur. Lavarout a reas d'ezañ :

« Ar pez a lavarit a blij d'in kenañ, ha n'em eus kavet en ho komzou nemet skiant vat ha furnez dispar. Graet e vezo hervez ho c'hoant. It 'ta da zigeri dor ar prizon, ma teuio Job ha Lom d'am c'havout, ha lavarit d'ar porzier seni kloc'h ar palez, ma vezo bodet dioustu va holl varoned en-dro d'in, ma lavarin d'ezo oun bet touellet gant Alanig, ha ma klevint eo bet a-viskoaz Job ha Lom gwir vignoned d'in, hag e roan d'ezo Tourter evit eun digoll eus an dismegañs o deus gouzañvet ».

Digoret e voe kerkent dor ar prizon. An daou brizoniad a zeuas kamm-digamm, rak skuiz e oant ha naon o doa, da gavout o roue. Ar porzier a vrallas kloc'h bras ar palez. Ar varoned hag an duged a oa chomet hep dont d'al lez er mintinvez-se a zeredas war an taol d'ar sal vras e-lec'h ma oa bodet ar peurvuia eus ar varoned all.

Nobl a bignas war e dron hag a lakaas war e benn e gurunenn aour. Pa voe bodet an holl, ha sioul kement hini, ar roue a lavaras :

« Selaouit, aotrounez, eur c'helou mat. Setu amañ dirazoc'h Job ha Lom en eun doare mantrus. Dismegañs vras o deus gouzañvet abalamour int bet tamallet e gaou. Evit o digoll e tisklerian dirak va lez eo, evelkent, an arz hag ar bleiz va gwella mignoned etre va

mignoned wella. Ouspenn dismegañs, naon o deus gouzañvet er prizon, hag hizio zoken, n'o deus ket bet eur begad da zebri. Evit o digoll eta, digoll hizio, ha digoll en amzer da zont, e roan d'ezo ha d'o bugale, Tourter ar maout, e wreg, e vugale hag e ouenn keit ha ma vezo al liou anezo war an douar, da lavarout eo, da viken ».

Nobl a droas e benn- war-du an daou brizoniad (an daou-mañ a vousc'hoarze hag a selle gant daoulagad avius ouz ar paour kaez Tourter, rak naon bras o doa) hag a lavaras d'ezo :

« Va mignoned reuzeudik, aotre a roan d'eoc'h da daga kement hini eus gouenn Dourter a gavot war ho hent, e n'eus forz pelec'h : er c'hoad, war an hent bras, er c'horniou doun, er park pe er c'hraou. Aotre a roan d'eoc'h ivez d'ober droug da Alanig ha d'e ouenn kement ha ma karot, hag ar muia a vezo ar gwella. Ankounac'hait an droug am eus graet d'eoc'h, ha bezit hiviziken sujidi leal evel a-raok. Baroned oc'h bet anvet, bloaz 'zo. Adalek an deiz hizio oc'h anvet priñsed, hag, el lec'hiou ma komz ouzin an aotrounez diskabell, e roan aotre d'eoc'h da zerc'hel ho tog war ho penn. Setu ».

Lom, Job hag ar roue a sinas ar peoc'h. Ar maout a voe lazet ha debret, hag e ouenn a voe argaset e pep korn ar rouantelez. En deiz-se e voe enaouet evel eun tantad tangwall ha na vezo ket lazet ken ar gasoni villiget a vag an eil ouz egile gouenn Dourter ha gouenn Job, da lavarout eo, an deñved hag ar bleizi. Ha bremañ e welomp ar gasoni-se oc'h ober he reuz dre ar bed : kerkent ha m'en em gav dirak eun oanig, ar bleiz a ziskrogn e zent hag a ra eul lamm war al loenig paour. Hag ar gwasa, kredi a ra emañ ar justis



a-du gantañ. Biskoaz ne vezo teneraet e galon, rak en e yaouankiz, ar vamm vleizez he deus desket d'ezañ istor ar ouenn adalek Job, ha fellout a ra d'ezañ veñji e dad-koz. Ken didruez eo deuet ar bleizi da veza e-keñver an deñved ma lavaromp-ni eus eun den kriz : hennez en deus eur galon vleiz.

Met arabat dizoñjal eo bet Lom ha Job er prizon, hag int bet goapaet zoken gant o mignoned koz ha disvouedet a-berz ar roue, dre c'hevier Alanig. Dereat eo e vezint enoret kement ha ma 'z int bet disprizet ha dismegañset. N'eo ket gwir ? Eo.

Setu perak en deus Nobl ar roue gourc'hemennet e vezo gouel ha fest er palez en o enor d'ezo o-daou, e seizvet pennad al levr-mañ.

(da genderc'hel)

---

## OBEROU JAKEZ RIOU

(e gwerz e ti Gwalarn)

| | |
|---|---|
| Gorsedd Digor (pez-c'hoari) .. .. .. .. .. | 8 lur |
| Ar Run-Heol (kontadennou) .. .. .. .. .. | 4 lur |
| Geotenn ar Werc'hez (kontadennou) .. .. .. | 30 lur |

Notenn. — Kontadennou « Ar Run-Heol » a zo moulet holl el levr « Geotenn ar Werc'hez ». Al levr-mañ a c'heller prena diganimp, daoust n'eo ket bet embannet gant « Gwalarn ».

GWALARN. — Eun niverenn bep miz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 30 lur (broiou estren : 35 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 22 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

KANNADIG GWALARN. — Stag ouz « Gwalarn ». Eun niverenn bep daou viz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 15 lur (broiou estren : 20 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 12 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

LIESSKRIVADURIOU GWALARN. — Echu eo ar *Geriadurig gallek-brezonek an Troiou-Lavar Poblel*, gant Roparz Hemon, ha kaset eo bet d'ar rakprenerien.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — Ar Merour : Y. Drezen

Priz : 2 skoed

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest